# TAOLENN

*Pep gwir miret striz*

# KARANTEZ FRAEC'H HA FINDABAIR

## Henzanevell a Iwerzon displeget e brezoneg gant Roparz Hemon

### 1. AR PAOTR HAG AR PLAC'H

Fraec'h, mab Idac'h Konnac'ht ha Befinn ar Gorriganenn, a oa kaerañ paotr Iwerzon. Hogen ne vevas ket pell (1).

Eiz vloaz e chomas er gêr, dizemez. Hanter-kant mab roue, a oad hag a neuz gantañ, oa e goskor.

Findabair, merc'h Ailill ha Mev, o kaout keloù eus Fraec'h, a gouezas e karantez gantañ.

Sed a glevas Fraec'h en e di. E venoz a reas da vont da gomz gant ar plac'h yaouank.

### 2. AN AMBROUGADEG

Hag eñ gant e goskor da blaenenn Vreg, da vro an Arc'houereed.

Kas a reas gantañ :

Hanter-kant mantell c'hlas, heñvel ouz kein ur

(1) Mervel a reas e skrapadeg saout Koualnge, lazet gant Kouc'houlin. Sellit « Gwalarn », niv. 27, p. 6.

c'hwil pep unan, gant peder lagadenn louet hag ur spilhenn aour ruz.

Hanter-kant toneg wenn gant loened aour hag arc'hant.

Hanter-kant skoed arc'hant, bevennek.

E dorn pep gour ur gantol rouantel, hanter-kant rinved orjal gwenn, hanter-kant bos aour glan da bep unan ; klavier skarboukl ouz he beg.

Mein prizius war o fenn, en noz evel bannoù-heol o lugerniñ.

Hanter-kant kleze dornellet-aour.

Hanter-kant marc'h louet flour, pep a weskenn aour en e c'henou, pep a ezev arc'hant ouroulerioù aour en e gerc'henn.

Hanter-kant harnez limestra, frezilhonet-arc'hant, izivi arc'hant warno gant pennoù loened.

Hanter-kant skourjez orjal gwenn, klochedoù aour ouz o beg.

Seiz ki-hemolc'h, pep a chadenn arc'hant d'o stagañ, etrezo un aval aour.

Garwiskoù aour na felle warno liv ebet.

Seiz kornour, ganto kornoù aour hag arc'hant, taeoù liesliv, blev hir melen alaouret, mantilli flamm.

Tri drouiz en o raog, dezo talgenoù arc'hant kinklet-aour, skoedoù aroueziek o bolzoù, kribennek o c'hrogoù, roudennet-arem o bevennoù.

Tri zelennour o dalc'h rouantel.

### 3. AN DEGEMER E KROUAC'HAN

Hag i da Grouac'han, bro Ailill ha Mev.

Eus lein ar c'hreñvlec'h e voent merzet gant ar gedour.



« Bez' e welan, » emezañ, « un tolpad kaer a dud. Skedusoc'h bagad ne zeuas biskoaz en amzer Ailill ha Mev. Evel pa ve soubet va fenn en ur veoliad win frond an aezenn diwarno. Troioù ha c'hoarioù ar gour yaouank en o zouez, n'em eus ket gwelet o far, hag eñ o vannañ e speg war-hed taol dirazañ, ma vez paket gant ar seiz ki kent dezañ tizout an douar. »

A-berz ar roue ez ejod war o arbenn, ha goulenn a beban e teuent.

Lavarout a rejont piv oant, hag o gouenn :

« Fraec'h mab Idac'h a zo amañ. »

Kemennet ar c'heloù d'ar roue ha d'ar rouanez.

« Bezent degemeret-mat, » emezo.

Roet e voe dezo palevarz an ti.

### 4. AR C'HOARI GWEZBOELL

« Degemer mat deoc'h, » eme Ailill.

Mev, avat, a sellas ouz an den yaouank hag a chomas dilavar.

Hag hi neuze da dostaat ouz un daolenn wezboell. Kaer-marzus an daolenn-se : arem gwenn, kognoù aour, aour hag arc'hant ar werin, ur gantol vein prizius ouz he sklaeriañ.

« Bezet roet boued d'an dud, » eme ar roue.

« Din ne vern ar boued, » eme ar rouanez a vouez izel, « hogen deut eo hennez da skrapañ hor merc'h diganeomp. Ma ra, hor bezo tabut gant meur a roue ha meur a rener a Iwerzon. »

« Petra ober ? » eme Ailill.

« Kinnig dezañ c'hoari ganin ; ma c'hounez, en devo hor merc'h ; ma koll, e ranko mont kuit. »

Graet ar c'hinnig da Fraec'h. Asantiñ a reas.

E-doug tri devez ha teir nozvez e c'hoarijont, da skleur ar mein prizius. A-benn neuze, gant ar mab yaouank e teuas an trec'h.

« Ha bezañ em bo da verc'h ? » emezañ.

Mev, avat, ne rannas ger.

« A-walc'h din bezañ gounezet, » eme Fraec'h ; « un dra hepken a c'houlennin diganit : chom ur sizun c'hoaz er c'hreñvlec'h. »

« Da ganeomp, » eme Ailill, « da gaout amañ. Gwell ac'hanout bezant eget ezvezant. »

« A zo mat », eme Fraec'h.

Hag e vanas gant e goskor e ti Ailill ha Mev. Bemdez ez aent da hemolc'hiñ ha degas ar gouezviled lazet ganto d'an abardaez.

## 5. AN DIVIZ GANT FINDABAIR

Hegaset oa Fraec'h pa n'en doa bet tro ebet da gomz gant ar plac'h yaouank, hag eñ deut war an amboaz-se, a-ratoz-kaer.

Ur wech e savas d'an dibenn-noz da walc'hiñ e zaouarn er feunteun. D'an ampoent e oa deut Findabair gant ur vatez da walc'hiñ he daouarn ivez.

E daouarn ar plac'h yaouank e krogas.

« Chom da zivizout ganin, » emezañ. « En abeg dit-te omp deut. »

« Brav e ve din mar gellfen, » emezi. « Hogen n'hellan ket. »

« Ha tec'hout a ri ganin ? » eme Fraec'h.

« Evit tec'hout ne rin ket, ha me merc'h ur roue hag ur rouanez. N'out ket paour, ha dit-te eo e fell din bezañ. Te eo a garan. Dal ar walenn-mañ da



ouestl etrezomp. Din e voe roet da virout gant va mamm. Lavarout a rin eo bet dianket. »

Hag ez ejont an eil diouz egile.

## 6. GOULENN PRIZ AN EURED

« Skrapañ a ray hor merc'h diouzimp, » a lavaras Mev da Ailill.

« Petra a raimp-ni da herzel ? » emezañ.

« Goulenn digantañ, » emezi, « ken uhel briz eviti ma nac'ho paeañ, ha ret e vo dezañ mont kuit. »

Galvet e voe Fraec'h dirak ar roue hag ar rouanez.

« Ho merc'h a vennan kaout, » eme ar gour yaouank.

« Va merc'h az pezo, » eme Ailill, « ma roez din pez a c'houlennan. »

« Petra a c'houlennez ? » eme Fraec'h.

« Tri-ugent marc'h louet du, gant pep a weskenn aour hag arc'hant. Daouzek buoc'h-laez, dezo pep a leue gwenn diskouarn ruz. Te ha da goskor ha da sonerien da zont ganeomp da Goualnge. »

« Dre va skoed, dre va c'hleze, dre va armoù rac'h, » eme ar paotr, « touiñ a ran ez pezo kement-se. »

Hag ez eas kuit diouto, hag e kuitaas an ti.

## 7. AN TAOL YUD

« Gwell e ve deomp sailhañ warnañ hag e lazañ, » eme Ailill.

Ma lavaras Mev :

« Naren. Brudet-fall e vemp diwar se. E bediñ a raimp da vont da gouronkañ el Lenn Du. »

Bremañ, el Lenn Du e oa un Aerouant, hag a blaouie kement hini a yae di da gouronkañ.

## 8. AR GOURONKADENN

« Deomp er-maez, » eme Ailill, « da welout an hemolc'h. »

Da welout an hemolc'h ez ejont. Da vare kreisteiz, skuiz an dud, e kerzjont etrezek ar stêr da gouronkañ.

« Klevet hon eus, Fraec'h, » eme Ailill, « n'ec'h eus ket da bar en dour. Kae d'al lenn du-hont, m'az ped, deomp d'az kwelout o neuial. »

« Petore lenn eo hounnez ? » eme Fraec'h.

« N'eus riskl ebet el lenn-se. Eno e kouronker alies. »

D'al Lenn Du ez ejont.

Ha Fraec'h da ziwiskañ e holl zilhad, ha da lammat en dour, o lezel e c'houriz war ar c'hlazenn.

(Ailill a zibradas ar gouriz, a dennas ar yalc'h dioutañ, a gavas ar walenn er yalc'h, he diskouezas d'ar rouanez.

« Hec'h anaout a rez ? » emezañ.

« Hec'h anaout a ran, » emezi.

Ma stlapas Ailill ar walenn e-kreiz al lenn. Gant un eog e voe lonket.

Fraec'h a spurmantas an eog, hen heulias, hen pakas dre ar brenkoù, hen stlejas d'an douar, hen kuzas e-mesk ar raoskl, hep gouzout da zen. Neuze e teuas er-maez eus an dour.)

« Arabat dit dont er-maez, » eme Ailill, « hep degas din ur skourr eus ar gerzinenn aze, a zo ken koant he hugennoù. »



Fraec'h a neuias davit ar skourr.

D'an ampoent e tegoueze Findabair. Ur sell a daolas war ar paotr. Ne vern petra a gaer he doa gwelet en he buhez, kaeroc'h c'hoaz e oa Fraec'h war al Lenn Du : e gorf gwenn-kann, e vlev stank, e stumm kenedek, e zaoulagad glas, mab tener dinamm ; striz e zremm er penn izelañ, ledan er penn uhelañ ; eeun e zargreiz, difestur ; ar skourr kerzinenn etre e elgez hag e skoaz.

« Biskoaz ne voe tra nes d'e gened, nag a hanter, nag a drederenn, » emezi.

## 9. AR STOURM GANT AN AEROUANT

« Kaer-dreist an hugennoù-mañ. Degas re all deomp, » eme Ailill.

Ma tistroas Fraec'h da greiz al lenn. Edo an Aerouant dirazañ.

« A Ailill, » eme Fraec'h, « taol din ur c'hleze. Ennon e krog un Aerouant. »

Den avat ne grede fiñval, gant aon rak Ailill ha Mev.

Ha Findabair neuze da ziwiskañ he holl zilhad, ha da lammat en dour, kleze ar paotr ganti.

He zad a strink outi e speg, a dreuz he div blezennvlev. Fraec'h a dap ar speg, hen bann davet Ailill, a dreuz e sae limestra hag e doneg. Findabair a ro ar c'hleze d'ar gour yaouank, hag a dec'h betek ar ribl.

Dantet en doa an Aerouant en e gostez, ma ruzias an dour gant e wad. O koll e nerz edo ar paotr, hag eñ o stourm, o strivañ, oc'h en em weañ, oc'h en em

zifretañ. Trumm e tistag un taol-kleze gant an euzvil, hag e troc'h e benn dioutañ.

## 10. AR STROLL BURZUDUS

En em stlejañ a ra ar mab betek al leton. Eno chom astennet, mik, divi, peuz divuhez.

« Lezomp eñ da vervel, » a lavaras Mev da Ailill.

Hag i gant o zud d'ar c'hreñvlec'h, o kas ganto Findabair.

Neuze e voe klevet dre Grouac'han ul leñvadeg veur. Tri hanter-kant maouez a weljod o tremen, tonegoù mouk dezo, kabelloù gwer, o divrec'h kelc'hennet-arc'hant.

Sed o leñvadeg :

« Siouaz dą Fraec'h, mab Idac'h, mab muiañ-karet da rouanez korriganenned Iwerzon ! »

Fraec'h a glevas o safar.

« Hirvoud va mamm a glevan, » emezañ, « ha klemmvan he flac'hed. »

Ar merc'hed a zeu tro-dro d'ar paotr. Un annoar a lazont, a zidammont gant ur vouc'hal. Bervet ar c'hig, kibellet Fraec'h en dourenn, endra ganent a-hed an noz.

## 11. ARNOD FINDABAIR

Diouz ar beure, edo ar paotr pare-mat.

Betek ar c'hreñvlec'h e kerzas. An holl a savas dirazañ, evel pa vije o tont eus ur bed all. Ailill ha Mev a savas ivez, o lavarout :

« Keuz hon eus d'ar pez hon eus graet. »

Skoulmañ ar peoc'h a rejont. En noz-se e voe banvez bras er palez.



A-greiz-holl, e lavaras Mev d'ar merour :

« Degas va bravigoù din. »

Degaset he bravigoù, e vanas an holl estlammet dirazo.

« Bremañ, galvit Findabair, » emezi.

Findabair a zeuas d'he c'haout.

« Va merc'h, diskouez d'an divroidi ar walenn a rois dit warlene. »

« Ne ouzon ket, » a respontas, « da belec'h eo bet kaset. »

« Mar n'he c'havez ket, » eme Ailill, « a-benn warc'hoaz e varvi. »

## 12. AN EOG

En abardaez-se e c'halvas Fraec'h unan eus e ambrougerion.

« Kae d'al lec'h, » emezañ, « ma'z is en dour ; un eog am eus kuzet eno ; kas eñ da Findabair ; lavar dezi e gempenn hag e lakaat da boazañ. »

Antronoz, e teuas ar plac'h yaouank dirak he zad hag he mamm.

« Kavet eo ar walenn ? » eme Ailill.

« N'eo ket, » eme Findabair.

« Neuze ez ay da ene diouz da gorf fenoz. »

« A Ailill, » eme Fraec'h, « n'eus ket unan eus va bravigoù-me na rofen evit da verc'h. »

« Bravig ebet ne dalv din, » eme Ailill, « nemet ar walenn he deus kollet. »

« Ar walenn-se n'on ket evit he reiñ dit, » eme Findabair.

« Touiñ a ran dre zoue va zud, » eme Ailill, « e varvo da ziweuz ma ne zegasez ket din ar walenn. »

« Ha me, touiñ a ran dre zoue va zud, » eme Findabair, « ne chomin mui ez kalloud mar degasan dit ar walenn ; ya, ha pa rankfen mont en diroll. »

« Mar kavez ar walenn, » eme Ailill, « ne virin ket ouzit da vont zoken gant ur paotr-marchosi. »

War se, e teuas matez Findabair, o tegas an eog poazet gant mel war ur plad, hag ar walenn war an eog.

13. AN EURED

Fraec'h a zisplegas an istor. Bamet na sebezet an holl.

« E gwir, ne lakain biken va soñj e paotr ebet en Iwerzon nemedout, » eme Findabair.

« Ra viot gouestlet e dimezi, » eme Ailill ha Mev. « Fraec'h, degas da chatal amañ da vont ganeomp da Goualnge. Neuze e vo graet an eured. »

Mont a reas Fraec'h d'e vro, ha degas ar chatal gantañ. Hag en nozvez-se end-eeun e voe pried Findabair.

NOTENN

*Ur wall gudenn a zo lakaet dirazomp gant* Tain bo Fraich, *pe « Skrapadeg Saout Fraec'h », miret en un dornskrid eus ar 16-vet kantved, ha moulet evit ar wech kentañ e 1870.*

*Anat eo, gwall luziet eo bet an danevell, enni traoù e-leiz na glotont tamm kenetrezo. Ur skouer hepken : Fraec'h, anezañ ur paotr dizemez e derou ar skrid, a gonter a-greiz-holl doareoù e wreg hag e vugale.*

*A zo muioc'h : ken dibouez eo istor ar skrapadeg-*



*saout, ken distag ha diforc'h diouz peurrest an danevell, ma n'em eus graet meneg ebet anezañ, ha roet d'ar vojenn an anv a zere outi : « Karantez Fraec'h ha Findabair ».*

*Da urziañ an darvoudoù em eus ranket ober kemm amañ, kemm ahont. Disheñvel-tre a-wechoù va aozadenn diouz ar skouer.*

*Arabat krediñ koulskoude n'em eus graet nemet heuliañ va faltazi. Gwir, klasket em eus lakaat splann a-raok pep tra an doug d'ar gadarnded, d'ar gened ha d'al levenez a ra, d'am c'hred, uhelbriz henlennegez Iwerzon. Heñchet on bet avat gant un dra all : ar c'henveriañ elfennoù ar gontadenn-mañ gant re marvailhoù-pobl 'zo :*

*1° Kasoni un tad (pe ur vamm) ouz ar paotr a venn kaout e verc'h da bried.*

*2° Ar pesk o lonkañ ur bravig, a adkaver en e gof.*

*3° An harp roet d'ar paotr gant ar plac'h.*

*Ur studiadenn resis a ve da sevel diwar-benn an elfennoù-se, ha re all c'hoaz en danevell-mañ, ha penaos int bet distummet ha kemmesket, hep mont dianavezadus-krenn.*

*« Karantez Fraec'h ha Findabair » a zo da renkañ e kelc'h ar mojennoù a-zivout Kouc'houlin ; ur stagadenn eo, mar karer, da « Skrapadeg Saout Koualnge ». Amañ e kavomp Ailill ha Mev, ar roue hag ar rouanez vras, ken gwidreus ha ken feuls ha biskoaz. Hag ouzpenn, un istor a garantez, par pe dost d'ar re gaerañ.*

R.H.

# AR MONT DREIST

## Kentskrid da droidigez
## « Hailhevod an Aotrou Doue »

Souezet e vo meur a hini, feuket marteze, o kavout e « Gwalarn » troidigez, — aozidigez kentoc'h, — un oberenn spagnolek, ha c'hoaz unan nebeut anavezet. N'emañ ket Bro-Spagn diouz giz an amzer vremañ. Troet hor selloù davet an Norz, omp deut boas da zisprizout spered ar C'hreisteiz.

Ha broudet e vijen bet gant ar c'hoant d'ober ar c'hontrol diouz ar pez a c'hortozed ? ur c'hoant nerzus a viskoaz em ene ? Diaes din respont va-unan.

Kement skrid estren a vourran ennañ a fell din lakaat em yez. Lenn a ris a-hed va buhez, hep urz na reiz, pennoberoù a bep bro. Marteze ez eo gant ar gened on hoalet, ha ne sellan ket tost a-walc'h ouz an diabarz. Prederour n'on ket. Na politiker. Krediñ a ran avat ez eus atav er garantez enaouet, ha maget da c'houde en hor c'hreiz, gant un oberenn lennegel pe arzel, muioc'h eget estlamm ouz ar stumm-diavaez, muioc'h eget bam ouz parfeted ha kaerder ur steudad skeudennoù.

Lennet, adlennet em eus *Don Kic'hote* Cervantes. Difrom-tre. Lennet, adlennet em eus e *Varvailhoù a Skouer Vat*. Fromet en dro-mañ, gant an *Aotreeg*



*Gwer* dreist-holl, ken espar. Hini ebet eus e bezioù-c'hoari n'em eus gallet lenn penn-da-benn. Nemet « El Rufian Dichoso », *Hailhevod an Aotrou Doue.*

Nebeut a stad a vez graet eus c'hoariva Cervantes. Pe froudenn a reas din dibab, e traoñ ur stal deñval, e San Sebastian un deiz, ul levrig melen, « Comedias y Entremeses » ? ha pe zarvoud a reas din digeriñ, en abardaez, en ur ober tro ar Monte Urgull, al levr e damzerou an « trede devez » :

> *y apenas por los aires transparentes*
> *volo de la contrita pecadora*
> *el alma a las regiones refulgentes,*
> *cuando en aquella misma feliz hora*
> *se vio del padre Cruz cubierto el rostro*
> *de lepra... ?*

N'eo ket a dra sur kened ar gwerzennoù boutinmañ, skrivet, anat eo, prim-ha-prim ha dibreder. Estreget splannder sonerez ar c'hastilheg, esmaeüs ha meurdezus bepred. Un elfenn all a oa, er ster ha n'eo ket el lavar. Hen merzout a ris diouztu : an elfenn end-eeun am dedennas alies en oberoù all. Ar « mont dreist » a ran anezi.

War ar « mont dreist », a lavaro darn, emañ diazezet lennegez mab-den en he fez. An henlennegez peurgetket. Kurioù Kouc'houlin hag Ac'hillez n'int ket graoù kouerien na micherourien na brezelourien zoken war ar pemdez. Mont dreist ar vuhez eo pal pep danevell. Pa glask ar skivagner bezañ eeun ha naturel ez eo klañv ar sevenadur. Pa anv « ur c'haz ur c'haz » ez eo brein.

Hogen « mont dreist » ha « mont dreist » a zo. Lakaat ur c'hrennard da drec'hiñ seiz ramz, ur



2

c'hlasker-bara da zimeziñ merc'h ar roue a zo mont dreist. Ha diseblant-mik e choman. Diskouez din un euzadenn divalav-lous pe ur plac'h glan-glan-glan a zo mont dreist. Ha ne ran forz. Un elfenn all c'hoaz a c'houlennan. Ra vano an darvoudoù, an trowardroioù ar pez ez int ; ra viro an diavaez e neuz ordinal. Eus don an ene e tle dont al lusk. Un ene feuls, entanet, o vresañ, o fregañ, o vruzunañ pep gwiriondер, aze emañ an dalc'h. Aze emañ sichenn al lennegez kadarn a ya ganti va holl asant.

An hailhevod o treiñ trumm da bar pellañ ar santelez ; ar bec'herez o saouriñ betek lec'hid ar pec'hed, sed al lennegez a blij din. Du ha gwenn. Gourleunder ha gourlemmder ar vuhez. Mont dreist. Dreist petra ? dreist bevenn an an-unan.

Er pez-c'hoari-mañ, n'eo ket ar burzud a dalv, an dremm lovret en un taol. Un arouez n'eo ken ; da anataat d'ar sellerien aberz an Tad Kristobal. Pez a dalv eo an trivliad-ene a gas anezañ d'an aberz. An danvez trec'het dre nerz an huñvre. An harzoù diskaret, ar muzul torret, ar galluster diereet.

Oadvezioù a zo en istor al lennegez ma vez an diharz, an divuzul, an dic'hallus en o barr. An henamzer geltiek, da skouer (heklevioù gwan o tasseniñ er Grennamzer c'hoaz hag en amzer-mañ zoken). Kentañ trid emastenn Bro-Spagn ha Bro-Saoz ivez, melezouret-splann e c'hoariva Lope de Vega ha Calderon, Marlowe ha Shakespeare ; d'am soñj, andon ha skouer pep c'hoariva. Dilenn a ris *Makbez* ha *Fostus* d'o lakaat da advevañ en hor yez. Peur e rolo deomp Drezen, hervez e bromesa, *Ar Vuhez a zo Huñvre* ha *Maer Zalamea* ?

Ar skrivagner, betek an hini brasañ, ne ra nemet



chaokat ha daskiriat an hevelep mojennoù. Ha pa ve e oberoù, kevret, e-giz ur vodenneg, ur strouezeg pe ur c'hoad gouez, bihan a-walc'h e chom niver an doareoù plant enno. A ouenn eo peurliesañ holl skridoù un den. An Tad Kristobal a zo breur Don Kic'hote. Mevel an huñvre eveltañ, ha mestr an huñvre. Mar kavan Don Kic'hote disked e-keñver an Tad Kristobal, ez eo marteze peogwir ez eus en hidalgo re eus ar mevel ha re nebeut eus ar mestr ; evit d'ar romant bezañ kant gwech a-us d'ar pez-c'hoari. Hogen un dra all eo a fell din lavarout. N'eus « mont dreist » ebet pa'z a dreist pep hini. Tennit Gulliver diouz bro ar ramzed, ha ne vo ket a ramzed ken. Ar muzul a rank menel e-krejz an divuzul, evel an denig gant e levitenn hag e dog kern uhel a veze treset e-tal an olifant hirvlevek e levrioù va yaouankiz. Ne ve ket a Don Kic'hote hep Sancho Panza. Amañ, ne ve ket a Dad Kristobal hep Lagartic'ha. Goude holl, mar karan ar pez-c'hoari-mañ, n'eo ket hepken en abeg d'an hailhevod aet da sant. Ivez en abeg d'an den dister, d'ar gelienenn o troiellat e sked mezevellus ar santelez : Lagartic'ha.

Rak e-kichen ar « mont dreist », ez eus un danvez fonnus d'an oberenn a lennegez : an « entremar », an den war ar vevenn, etre galv an douar ha galv an neñv. Etre an ober hag an nann-ober, ar bezout hag an nann-bezout. Diwar ar stourm-se ez eo graet ur rummad harozed, an dud o chom tud etre skilfoù an doueed : Lanslod, Diarmuid ; Hamlet ar skouer veur.

Dastumet oa bet amañ elfennoù ur bennoberenn. Ur bennoberenn n'eo ket. Hogen, d'ar re na c'houlennont nemet from ha dudi, ez eus amañ an daou, hag

e-leiz. Mar kav d'hor renerien c'hoarivaoù ez eo kreñv a-walc'h feiz an arvesterien da c'houzañv an diviz etre an Tad ha Doña Ana hep ober goap, ra glaskint displegañ dezo « *Hailhevod an Aotrou Doue* ».

ROPARZ HEMON



# HAILHEVOD AN AOTROU DOUE

pez-c'hoari diwar spagnoleg
CERVANTES
aozet evit ar skingomz
gant Roparz Hemon
ha skignet gant Roazon-Breiz
d'ar 7 Meurz 1942

TUD AR C'HOARI

Breur AEL.
Doña ANA DE TREVINO.
Kentañ ARCHER.
Eil ARCHER.
Eur BELEG.
BEZ-ROUE AR MEKSIK.
Kentañ BOURC'HIZ.
Eil BOURC'HIZ.
GANCHOSO, hailhon.
Eun ITRON.
LAGARTIC'HA, diwezatoc'h Breur ANTON.
LOBILHO, hailhon.
LUGO, diwezatoc'h Breur KRISTOBAL AR GROAZ
LUSIFER.
Eur MEDISIN.
MESTR AR POLIS.
Eur MEVEL.
PRIED an Itron.
AR PRIOL.
SAKEL, diaoul.
TELLO DE SANDOVAL, Enklaskour-meur Sevilha
VISIEL, diaoul.
KOROLLEREZED ha SONERIEN.

## Kentañ Devez

## AN HAILHEVOD

I

DISPLEGER. *Emaomp e Bro-Spagn, e kêr Sevilha. Lugo, eur studier yaouank, a zeu tre, daou hailhon war e lerc'h.*

LOBILHO. — Me 'garfe gouzout perak ez eus bet tabut.

LUGO. — Netra, netra, chomit peoc'h, pe ne vimp ket pell mignoned.

GANCHOSO. — An aotrou-mañ en dije c'hoant da ober skol d'in. N'eo c'hoaz nemet eun diskibl, hag e karfe bezañ kelenner.

LUGO. — Goustad, goustad, aotrou. Er skol-se, n'eo ket an oad a gont, nemet an taoliou kaer. Yaouank oun, met gwad am eus ivez dindan va ivinou.

LOBILHO. — Gwad, gwad, gwad a c'houlennan.

GANCHOSO. — Mar deo se a c'houlennit, it da glask e lec'h all, aotrou.



LOBILHO. — A-walc'h ! an hini n'eo ket va mignon a rank bezañ va enebour.

LUGO. — Deomp kuit, ha lezomp hennez da rambreal evel ma karo.

GANCHOSO. — Ya, it kuit, gedon ma'z oc'h, konikled, polezi bihan !

LUGO. — Te 'zo hir da deod, paotr. Ar gontell-mañ a zesko d'it...

LOBILHO. — An archerien ! Diwallomp !

EUN ARCHER. — Hola ! hola ! Paket oc'h.

DISPLEGER. *An daou hailhon a dec'h kuit. Mestr ar Polis ha daou archer a zo deut tre. Lugo ar studier a zo chomet e-unan-penn dirazo, ken sioul ha tra, o lakaat e gontell er gouin.*

AN ARCHER. — Te 'zeuio ganimp, hailhevod.

LUGO. — Gortoz, kanfard, va anaout a rez ?

AN ARCHER. — An Aotrou Lugo !

MESTR AR POLIS. — Krogit ennañ !

EIL ARCHER. — Selaouit, hor mestr. Hemañ eo an Aotrou Kristobal de Lugo.

MESTR AR POLIS. — An Aotrou Kristobal de Lugo ! N'eo ket ar wech kentañ, aotrou, ho kavan e seurt abadennou.

LUGO. — Nag ar wech diwezañ !

MESTR AR POLIS. — An Aotrou Sandoval eo a damallan.

EIL ARCHER. — Hemañ a zo diskibl an Aotrou Sandoval.

KENTAN ARCHER. — Hag an Aotrou Sandoval a zo mestr e kêr. Piou a gredfe lakaat e zourn war e ziskibl ?

LUGO. — Grit ho micher, aotrounez, e-lec'h kontañ marvailhou.

MESTR AR POLIS. — Ha ne ve ket gwelloc'h d'eoc'h, Aotrou Lugo, bezañ gant eul levr dirazoc'h en ho skolaj eget redek dre ar ruiou gant eur skoed hag eur gontell ?

LUGO. — Lezit ar sarmoniou, aotrou, gant ar re o deus sarmoniou da ober, ha sachit ho kilhorou.

MESTR AR POLIS. — Mont a rin da gaozeal gant an Aotrou Sandoval, ho mestr, da c'houzout pe ali a roio d'in.

LUGO. — An ali da chom hiviziken hep trabasañ ac'hanoun.

MESTR AR POLIS. — Gwelet e vo.

DISPLEGER. *Mestr ar polis a ya kuit.*

KENTAN ARCHER. — Aotrou Lugo, grit ar pez a girit. N'eo ket me a glasko ho tirenkañ.

EIL ARCHER. — Evidoun-me, Aotrou Lugo, me 'zo dall, bouzar ha mut.

LUGO. — Da belec'h ez it, paotred ?

EIL ARCHER. — Ne ouzomp ket. Doue hag an noz d'hor gwarezo !

DISPLEGER. *An archerien a ya kuit. Lugo a chom e-unan.*

LUGO. — Doujañs o deus ouz va mestr. Doujañs ebet ouzin-me. Met me a oar e kresko va brud en tuhont da Sevilha. Va zad, an tavarnour, a c'hell istribilhañ eur bod-ilio dirak e zor, ha chom eürus goude se. Me a fell d'in mont pell. (*O c'hervel*). He ! Lagartic'ha !

LAGARTIC'HA. — Sell 'ta, an Aotrou Lugo ! Oc'h en em gannañ oc'h bet ?

LUGO. — N'ouzon ket penaos, va c'hontell he deus bet c'hoant da welout ar sklerijenn. Met al lampon



a nijas kuit kerkent evel an diaoul dirak kroaz hor Salver. Peseurt kelou a zo ganit, Lagartic'ha ?

LAGARTIC'HA. — Ar Salmerona, ar Pava, ar Mendoza, al Libric'ha, a zo holl plac'hed a zoare, a bed ac'hanout da goaniañ ganto fenoz.

LUGO. — Friko a vo ?

LAGARTIC'HA. — Me 'lavar d'it. Eur pastez : eur c'honikl larjezet, bara gwenn, gwin roz, nouga, holl paeet gant gwenneien gounezet gant an itronezed-se. Bez' e vo avalou-sitroñs hag avalou-orañjez. Bez' e vo karped ha siliou, pesked fritet ha bervet, kranked, grilhed-dour, pebr ha pimant malet-munut.

LUGO. — Te a oar kaozeal, paotr.

LAGARTIC'HA. — Bez' e vo eur bern traou all, peadra da gargañ da gof ha da c'hlebiañ da c'hourlañchenn.

LUGO. — Ha piou a zo bet pedet ?

LAGARTIC'HA. — An Tortig hag ar Gaouenn, ar Born, ar C'hamm hag ar Jilgamm.

LUGO. — Tud enorus holl, dre va feiz.

LAGARTIC'HA. — Dont a ri ?

LUGO. — Mont a rin dre garantez evidout, lakepod.

LAGARTIC'HA. — Mil bennoz Doue d'it. Aotrou Lugo, soublañ a ran d'an douar dirazoc'h.

LUGO. — Chom ez sav, lubaner bihan. N'ec'h eus ket mez d'en em izelaat e-giz-se ?

LAGARTIC'HA. — Uhelaat eo a fell d'in. Emaoun o teskiñ eur vicher da zont buan pinvidik.

LUGO. — Peseurt micher ?

LAGARTIC'HA. — C'hoarier. Gant ar vicher-se e kaver labour atao, hag an hini a zo ampart a oar rasklañ prim-ha-prim ar yilc'hier a dro-war-dro.

LUGO. — Mar anavezan ac'hanout, gouiziek e vi dizale.

LAGARTIC'HA. — Dont a ri neuze da goaniañ ?

LUGO. — Dont a rin, lavar d'ezo.

LAGARTIC'HA. — Da c'hortoz a raimp ; kenavo !

DISPLEGER. *Lagartic'ha a ya kuit. Eun itron en em ziskouez. Derc'hel a ra he fenn kuzet gant he mantell.*

AN ITRON. — Eur ger, aotrou.

LUGO. — Petra 'fell d'eoc'h ?

AN ITRON. — Broudet gant eur c'hoant na c'hellan mui stourm outañ, e kuz diouz va fried, e teuan, aotrou, dirazoc'h. Gouzizañ a ran va mantell. Sellit mat ouz va fenn. Va anaout a rit ?

LUGO. — Re vat.

AN ITRON. — Gwelout a c'hellit an nerz a ra d'in dont betek amañ. Aotrou, ho kadarnded eo, pe ho toareou, pe ne ouzon ket... roet em eus d'eoc'h va c'halon. Ennoc'h e soñjan noz ha deiz. Pinvidik oun, ha brokus. Ouspenn se, n'oun ket divalo. N'ho pet ket aon rak va fried. Fiziout a ra ennoun. Petra, krizañ a rit ho tal ?

LUGO. — Brao e kavan, itron, ho toare da gaozeal. Eur froudenn a zo en ho kalon. Perak ne zibabit ket unan gwelloc'h egedoun ? N'oun nemet diskibl ha servijer Enklaskour-Meur Sevilha. Ken izel eo va micher ma n'em eus ket amzer da garout, dreist-holl da garout itronezed eveldoc'h. Diouaskell am eus. Met ar vran he deus diouaskell eveldoun.

AN ITRON. — Ne dalv da netra, aotrou, lavarout droug diwar ho penn. Pez a c'houlennan diganeoc'h eo karout ac'hanoun, evel ma karan ac'hanoc'h. Siouaz, gwa me, kollet oun ! Va fried ! Petra ober ?



Krenañ a ran gant ar spont. Gant ar vantell-mañ koulskoude ne c'hell ket va anavezout.

DISPLEGER. *Pried an itron a zeu tre.*

LUGO. — Bezit dinec'h. Chomit amañ. Ne viot ket dizoloet.

AN ITRON. — Ha pa garfen tec'hout kuit, n'oun ket evit fiñval va diouhar.

AR PRIED. — Aotrou Lugo, petra 'zo nevez ganeoc'h ?

LUGO. — Eun abadenn a zo c'hoarvezet. Dres em boa ezomm d'ho kwelout.

AR PRIED. — Peogwir e tremenan dre amañ, koulz eo d'in selaou ac'hanoc'h.

LUGO. — Tostait neuze. Tostait c'hoaz. Eur wreg koant hoc'h eus, ken koant ma lak an douar da veza ar baradoz. Entanet eo bet ganti kalon eun den yaouank ; entanet, suilhet, krazet, losket, pulluc'het. Pinvidik eo an den-se, ha galloudus. N'eus netra a c'hell herzel dirazañ. War a lavar, vertuz ho kwreg a zo par d'he c'hened. Biskoaz n'en deus rannet grik dirazi. Biskoaz n'en deus diskuliet d'ezi e soñjezonou orgedus.

AR PRIED. — An den-se a zo bet em zi ?

LUGO. — N'eo ket aet e-barz an ti. Met kantren a ra tro-dro.

AN ITRON (*a-gostez*). — Ne glevan ket ar pez a lavaront etrezo. Gwell e vije bet mont kuit. Doue, ho pet truez ouzin. Pellait pep droug diouz va fenn.

LUGO. — Ar c'hanfard-se a fell d'ezañ laerez ho kwreg diganeoc'h. En em glevet en deus gant paotred eveldoun, tud n'o deus ket aon rak o skeud, ha diganin-me eo ez eo deut da c'houlenn sikour. Me avat, n'oun ket den da lazañ evit arc'hant. Van am

eus graet da asantiñ. Met fellout a rae d'in disklerian an dra d'eoc'h kentañ tro m'ho kwelfen.

AR PRIED. — Ne vezan ket spontet buan. Kalonek oun, hag eur c'hleze am eus atao ouz va c'hostez.

LUGO. — Petra 'c'hell ober eun den kalonek dirak eur bagad paotred hardis ?

AR PRIED. — Daoust ha va gwreg a oar kement-se ?

LUGO. — Ho kwreg ? Ne oar ket muioc'h eget an itron vat a zo ahont, kuzet he fenn gant he mantell.

AR PRIED. — Pellaat a rin an den-se.

LUGO. — Ret e vo d'eoc'h hen ober.

AR PRIED. — Kuzat a rin va gwreg ken mat ma n'hello ket bezañ tizet gant an avel end-eeun.

LUGO. — Ya, grit d'ezi pellaat ivez. N'eus netra evel an amzer hag ar pellder da zistanañ eur galon.

AR PRIED. — Eun ti am eus war ar maez, hag a c'heller prennañ, sparlañ ha morailhañ a bep tu.

LUGO. — Pa vezo ho kwreg en ti-se, eun disamm kaer e vo d'eun den a anavezan.

2.

DISPLEGER. *Emaomp e ti an Aotrou Tello de Sandoval, Enklaskour-Meur Sevilha, mestr ha difenner Lugo an hailhevod. Tello de Sandoval a zo azezet ouz eun daol. Mestr ar polis a zeu tre.*

TELLO. — Froudenn eun den yaouank, moarvat ?

MESTR AR POLIS. — Ma ne fell ket d'eoc'h herzel, eur wall skouer e vo evit holl dud Sevilha. Ne vimp ket e surentez keit ha ma pado.

TELLO. — Laerez a ra ?



MESTR AR POLIS. — An dra-se ne ra ket.

TELLO. — Tagañ an dud a ra e-pad an noz ?

MESTR AR POLIS. — An dra-se ne ra ket kennebeut.

TELLO. — Petra 'ra neuze ?

MESTR AR POLIS. — A bep seurt troiou diaoulek. Ne gar nemet an tabut. Emañ atao o vrabañsal, atao oc'h en em gannañ. Eur skoed hag eur gontell a zo gantañ, a-istribilh ouz e c'houriz. Daeañ a ra neb a gar, hag ivez neb na gar ket. Doujet e vez gant al livastred. Barn a ra o rendaelou. En holl diez a vrud fall ez eo mestr. Ober a ra pez a gar gant ar re a zo eveltañ. Teir gwech am eus bet urz da gregiñ ennañ, ha morse n'em eus graet, o vezañ ma tifennit anezañ bepred.

TELLO. — Gouzout a ran, gouzout a ran. Ober a rin en doare ma teuio da vezañ fur. Ma ne ra ket, kastizet e vo ganin. Gwelloc'h c'hoaz e vefe kas anezañ d'ar broiou pell. It kuit bremañ, va mignon. Bennoz Doue d'eoc'h da vezañ kemennet d'in an traou-se.

DISPLEGER. *Mestr ar polis a ya kuit. Tello a chom e-unan.*

TELLO. — Perak lezel an den yaouank-se d'am zouellañ ? O koll e enor emañ hag ivez va hini. Mar ne fell ket d'ezañ reizañ e vuhez, paouez a rin d'e zifenn. Pa n'en devo ken a warezour, e kompreno gwelloc'h e fazi. Kreskiñ a ra ar siou fall e skeud ar vadelez.

DISPLEGER. *Lugo a zeu tre.*

LUGO. — Penaos, va mestr, savet oc'h ken abred ?

TELLO. — A belec'h e teuit-hu ? Pet den hoc'h eus taget ? Pet den hoc'h eus pilet ?

LUGO. — Ne dagan na ne bilan nikun.

TELLO. — Re alies em eus miret ouzoc'h da vont d'ar prizon.

LUGO. — N'em eus graet torfed ebet. Terriñ e benn d'eur fougeer, se n'eo ket eun torfed. Lavarout eur ger speredek, se n'eo ket eun torfed. Laerez eun dousen pasteziou pe eur c'hasedad orañjez, se n'eo ket eun torfed. Kement-se a ran da dremen an amzer. Ha daoust da se, lavarout a ran bemdez va chapeled.

TELLO. — Ober dismegañs da Zoue a-hed an deiz, ha goude se, lavarout e chapeled ! Evel-se, a gav d'eoc'h, e c'hounezer ar Baradoz ?

LUGO .— Neb a lavar e chapeled n'eo ket dilezet gant Doue.



## Eil Devez

## AR MANAC'H

DISPLEGER. *C'hoariva, da dachenn eo ar bedholl. Bremaik e Roma, tuchant e Gent, dizale e Vailhadolid. Mont a raimp eus an Alamagn da greiz Afrika. D'ar selaouerien, petra 'vern ? Askellek eo ar menoz. N'eus forz da belec'h ez aint war hol lerc'h. Eur munud 'zo, edomp e Sevilha, o taolenniñ buhez eur penn-skañv, eur rioter, prim e deod hag e zourn ; unan avat ha n'eo ket aet da goll. Eun deiz e tistroas davet Doue. Dibunañ a reas salmou ar binijenn. Da gloareg ez eas e Toledo. Neuze en em reas manac'h. Setu ni kaset dre an aer betek ar Meksik. Kemmet en deus e ano. N'eo mui Lugo bremañ. Bez' ez eo Breur Kristobal ar Groaz. Selaouet hoc'h eus taolennou buhez an hailhevod. Selaouit taolennou buhez ar manac'h.*

*Mont a reas d'ar Bed Nevez gant ar Breur Anton, kaner dispar war al letrin ha leun a goantiz. E-touez an dud, e ano oa Lagartic'ha.*

*Eur sal a welomp bremañ, en eur gouent a Vro-Veksik.*

*Breur Kristobal, gwechall Lugo an hailhevod, ha Breur Anton, gwechall Lagartic'ha an hailhon, a zeu tre, gwisket o-daou evel mibien Sant Dominig.*

## 1.

Breur Anton. — D'eoc'h da c'houzout, tad leun a santelez...

Breur Kristobal. — Lez an tad leun a santelez.

Breur Anton. — D'eoc'h da c'houzout, va zad, ez eo kalet ho korf evel an dir, kaletoc'h eget ar maro, ha didruez oc'h en e geñver.

Breur Kristobal. — Ar c'hig, m'e lezomp da ober, a zeu buan da vezañ mestr warnomp.

Breur Anton. — Bep tro ma yunan ez oun klañv. Gwelloc'h en em gaven gwechall, e Sevilha, pa oan da ziskibl. O ! ar rezin jalpet-kaer a gutuilher d'an noz e gwerjeou Triana, hag a gaver, glizennek ha fresk diouz ar mintin ! C'houekat frouez da zihuniñ blaz an den ! An amzer eürus-se ne welin mui biken.

Breur Kristobal. — Breur Anton, va mignon, an eñvor-se n'eo nemet korvigell an Droukspered.

Breur Anton. — Me a garfe gouzout pelec'h emañ bremañ ar señora Libric'ha, pe ar Salmenora, an diou bec'herez koant. Petra a zeu da vezañ ar Ganchoso, al Lobilho, an Terziado hag ar Patoc'ho brudet ? O, deveziou alaouret, amzeriou seder a frankiz hag a blijaduriou milzik !

Breur Kristobal. — Tav ! Doue r'en devo truez ouz da ene !

Breur Anton. — Va zad, evel-se eo e rankan kas kuit ar c'houervoni.

Breur Kristobal. — Aon a ra d'in da welout ken rec'het ha ken digalon. Ma c'hoarvezfe d'it terriñ da leou, d'an daou ac'hanomp e vefe eun anken duoc'h eget an noz du.



Breur Anton. — Se ne rin biken. Va lezit d'ober klemmou avat.

Breur Kristobal. — Pinijenn a rin evidout. Ret d'it deskiñ gouzañv, Anton. Nebeut a gemm a zo etre ar vuhez hag ar maro.

Displeger. *Eun danvez-manac'h a zeu tre, Breur Ael e ano.*

Breur Ael. — Tad, ar priol a c'houlenn gwelout ac'hanoc'h.

Displeger. *Breur Kristobal a ya kuit.*

Breur Anton. — Petra a fell d'it, Ael, petra a fell d'it ? Sell !

Breur Ael. — Diñsou ! Anton, c'hoant ac'h eus da vezañ daonet !

Breur Anton. — Arabat d'it ober van da chom souezet, klufanig !

Breur Ael. — Digant piou ac'h eus bet an diñsou-se ?

Breur Anton. — Digant eur vigodez hag a zo madelezus evidoun.

Breur Ael. — Digant eur vigodez ? Digant an diaoul moarvat !

Breur Anton. — An diaoul ha me, morse n'hon eus en em glevet mat.

Breur Ael. — Diñsou mat eo ar re-se ?

Breur Anton. — An aotrounez-mañ n'int ket ken onest ha m'o deus doare da vezañ. Tregont poent a vank d'ezo d'ober an daou-ugent.

Breur Ael. — Marteze e c'hellimp kavout eul lec'h distro da c'hoari.

Breur Anton. — Kavout a raimp, aelig koant, kavout a raimp.



3

2.

DISPLEGER. *Eur sal all a zigor dirazomp. Emañ an Tad priol gant an Enklaskour-Meur, Tello de Sandoval, mestr koz Lugo an hailhevod.*

AR PRIOL. — An den-se a zo eun ael war an douar, a dra sur. Bevañ a ra en hon touez evel pa ve e-kreiz eur gouelec'h. Emañ o kerzout, paour ha dister, war hent an Neñv, ha souezet omp holl gantañ. Aotrou, d'ezañ n'eo ar vuhez nemet dor eur maro eürus. Atao e vez o yunañ. Atao e vez o pediñ. Dalc'hmat e sent ouzin, hep lorc'hentez hag hep klemm. Lakaat a ra da advevañ pinijenn an tadou gwechall a walc'he o fec'hedou en Ejipt.

TELLO. — Doue ra vo meulet ! Diframmet en deus an den yaouank-se diouz an ifern. Ha me o tistreiñ d'ar Spagn, keuz am eus o vont dioutañ.

AR PRIOL. — Eun teñzor a lezit war ho lerc'h, aotrou, hag a raio enor d'ar rouantelez. Ar feiz kristen n'eo c'hoaz gant ar Varbared-mañ nemet eur bugel tener. Kalz e rankimp labourat da c'hounit park Jezuz-Krist.

DISPLEGER. *Ar vreudeur Kristobal hag Anton a zeu tre.*

BREUR KRISTOBAL. — *Deo gratias !*

AR PRIOL. — Amen, ha da virviken.

BREUR KRISTOBAL. — Aotrou Tello, va mestr koz, pardonit d'in pa n'em eus ket sevenet va dlead en ho keñver.

TELLO. — D'in-me, Breur Kristobal, eo da stouiñ izel dirazoc'h. Warc'hoaz e tistroan d'ar Spagn. Ma hoc'h eus eur gefridi bennak da reiñ d'in, ganin e vo graet gant plijadur.



BREUR KRISTOBAL. — Eur veaj eürus a hetan d'eoc'h, mor kompez hag avel a-du. Va fedennou paour a savin betek an Neñv. D'eoc'h da zilestrañ e Kadiz yac'h ha dic'hloaz. Pa viot e Sevilha, mar gwelit va zad, grit stad anezañ ; hen dellezout a ra.

TELLO. — Kement a c'houlenno diganin a vo roet d'ezañ hag ouspenn. Ha bremañ, va zad, roit d'in ho pennoz, me ho ped.

BREUR ANTON. — Aotrou Tello, m'en em gavit gant an Terziado, an tortig kamm, mar plij, grit va gourc'hemennou d'ezañ.

AR PRIOL. — Petra eo se, breur Anton ? Penaos e c'hellit bezañ ken divergont ? Da gaozeal hor bo diwar-benn se diwezatoc'h.

TELLO. — N'hen kastizit ket, va zad priol. C'hoant en doa da vezañ seven.

BREUR KRISTOBAL. — Doue r'ho pinnigo, aotrou, ha r'ho kwarezo war ho hent.

DISPLEGER. *Tello de Sandoval hag an Tad priol a ya kuit.*

BREUR KRISTOBAL. — Penaos, breur Anton, e c'hellit-hu lezel evel-se an diaoul da ren ho teod ? Hor pec'hedou tremenet, ne dleomp o eñvoriñ nemet da gaout keuz anezo, ha n'eo ket da ober goap. Trugarekait an Aotrou Doue en deus reizet hor buhez hag hor c'haset hon-daou a-dreuz d'an arne, da borz ar feiz.

BREUR ANTON. — Diwall a rin hiviziken. Mar plij, goulennit digant ar priol chom hep kastizañ ac'hanoun.

BREUR KRISTOBAL. — Ho tigareziñ a ran, hag e pedin evit ho pec'hedou ha va re.

3.

DISPLEGER. *En eur sal-degemer kaer, e Meksiko, e weler eun itron, anvet Doña Ana de Treviño. Ganti ez eus eur medisin hag eur mevel.*

AR MEDISIN. — Va c'hredit, itron, taget oc'h gant eur c'hleñved eus ar re c'hrevusañ. Hen gouzout a ran, ha va dlead eo hen lavarout d'eoc'h. Mervel trumm a c'hellit ne vern da be vare. Me a zo ho medisin, hag ho mignon oun ivez. Ne fell ket d'in ho touellañ.

ANA. — Daoust hag ez oun ken klañv-se ? Petra a ra d'eoc'h krediñ ez oun dare da vervel ?

AR MEDISIN. — Kas ar gwad, roufennou an dremm, liou an daoulagad, kement-se a gomz sklaer ouzin.

ANA. — Va daoulagad koulskoude a zo melezouriou ar garantez.

AR MEDISIN. — Itron, goulennit eur beleg. Gwelloc'h e ve d'eoc'h eget farsal.

ANA. — Va digarezit. Ne fell ket d'in, na gervel eur beleg, nag ober diouz hini ebet eus hoc'h aliou.

AR MEDISIN. — Graet em eus va dlead, itron. Doue r'ho miro. Kenavo.

DISPLEGER. *Ar medisin a ya kuit.*

ANA. — Ya, Doue a viro ac'hanoun. Nag eun torrpenn eo ar medisin diot-se.

AR MEVEL. — N'oun nemet eur mevel, itron. Va lezit avat da lavarout d'eoc'h ez eo bet krouet ar medisinerez gant Doue. Arabat ober fae warnañ.

ANA. — Ne ran ket fae war ar medisinerez. War ar vedisined ne lavaran ket. Skuiz oun eun tammig.

AR MEVEL. — Klaskit en em ziduiñ ma c'hellit.

ANA. — Hizio e fell d'in mont da bourmen. Klev, er-maez ez eus unan o toniañ kerdin eur gitar. Emañ o vont da ganañ.

(*Eur vouez a glever er-maez o kanañ :*

Gwir eo, gant ar vuhez oun skuiz,
Met ne garan ket ar maro.
Gwalenn ar vuhez a zo kriz,
Met falc'h an Ankou 'zo garo.

ANA. — Nann, gwelloc'h eo bevañ, pa soñjer ervat. N'eus droug gwasoc'h eget mervel. Tavet eo ar ganaouenn. Spontus eo klevout kanañ diwar-benn ar maro. Ar maro hag ar yaouankiz n'int ket graet da vont a-gevret, evel an noz hag an deiz, ar c'hleñved hag ar yec'hed. Mouez an Ankou o tasseniñ a-greizholl ! Gwa an ene kaez a glev hep kaout keuz !

4.

DISPLEGER. *Emaomp en eur sal eus ar manati eur wech c'hoaz. Breur Anton a zeu tre.*

BREUR ANTON. — N'eo ket prennet logig an Tad Kristobal. Fellout a ra d'in e welout e-kreiz e binijenn.

DISPLEGER. *Breur Anton a zigor dor al logig. An Tad Kristobal a zo stouet d'an douar, eur piled-koar war elum en e zourn.*

BREUR ANTON. — Sellit, sellit aze hailhevod an Aotrou Doue. Ha gouest e vije an diaoul d'e zirenkañ ? Aze emañ, ken maro e skiantou ha skiantou eun den maro.

(*Sonerez a-bell*).

Breur Anton. — Petra eo ar sonerez-se ? Petra 'c'hoarvez gant ar vreudeur ? Ha bez' ez eus gouel warc'hoaz ? Ha dereat eo ober trouz d'an eur-mañ er gouent ?

(*Ar sonerez a dosta*).

Breur Anton. — Va zad, va zad, dihunit. Ar sonerez-mañ n'eo ket sonerez eus an neñv. Ar sonerez-mañ eo sonerez hailhevoded.

Displeger. *Setu o tont tre plac'hed yaouank gwisket-skañv. Dañsal a reont. Ar sonerien a zo pennou diaouled d'ezo.*

Eur Gorollerez. —

N'eus netra saourus er vuhez
Hep Gwener, mamm ar garantez.
Ganti ne deus na poan na gloaz.
Doñvaat a ra pez a zo kriz.
Da bep tra dister e ro priz.
D'ar pez 'zo goular e ro blaz.
C'hoarzin 'ra neb hec'h anavez.
Neb na ra, gouelañ ne ra ken.
'Vel eur skeud teñval e tremen.
Pe eur wezenn hep bleuñv na frouez.
Ha ne chomo war e roudou
Netra da zerc'hel e eñvor.
It dre an douar hag ar mor,
War ar maez evel er c'hêriou,
N'eus netra saourus er vuhez
Hep Gwener, mamm ar garantez.

Breur Kristobal. — N'eus netra saourus er vuhez hep ar Groaz kalet prizius. Neb na bign ket gant ar wenodenn serz merket gwechall gant ar



Groaz ne gavo biken hent an eürusted, ha pa soñjo an nebeutañ e kouezo en islonk an ifern. Digasted hag onestiz biken ne gerzont a-gevret a-hed ar wenodenn c'houero. Nag en oabl na war an douar, n'eus netra a blij d'in muioc'h eget ar Groaz kalet prizius.

Ar Gorollerez. —

Na laouen e red an amzer
E Sevilha, ar gêr illur.
Ma vez kinniget plijadur
E pep kroazhent d'an tremener.
N'eus netra saourus er vuhez
Hep Gwener, mamm ar garantez.

Breur Kristobal. — A-dreñv, Satan ! N'eus netra saourus er vuhez hep ar Groaz kalet dibriz.

(*Garmou an diaouled o pellaat*).

Breur Anton. — N'oun ket c'hoaz evit krediñ ar pez am eus gwelet. Pellaat ar spont a fell d'in. Setu amañ tud o tont gant gouleier.

Breur Kristobal. — Petra a rit amañ, Breur Anton ?

Breur Anton. — O sellout edon ouz eur c'horoll, renet gant an diaoul, a gredan.

Breur Kristobal. — O kousket edoc'h. Huñvreal hoc'h eus graet ?

Breur Anton. — Nann, dre va feiz, Breur Kristobal, ne gousken ket.

Displeger. *Ar priol a zeu tre gant daou vourc'hiz o tougen leterniou.*

Eur Bourc'hiz. — Aotrou Priol, evel ma lavaren d'eoc'h, poan a ra d'an den klevout hounnez. Netra ne c'hello teneraat he c'halon nag he zennañ eus he

fazi. Dre se eo omp deut d'ar gouent d'an eur-mañ da glask ar remed. Rak kreskiñ a ra an droug.

Ar Priol. — Doue a c'hell pardoniñ moarvat. Tra sebezus ! N'eus fazi brasoc'h a c'hellfe ober eur pe-c'her. Breur Kristobal a zo savet. Marteze e ouezo degas d'ezi ar sklerijenn. Va zad, it gant an aotrou-nez-mañ. Ra argaso tan ho karantez an droukspered diouz eun ene klañv. Breur Anton, c'houi a yelo gant an Tad.

Breur Anton. — D'an eur-mañ ?

Ar Priol. — Na respontit ket, Breur Anton.

Breur Anton. — Deomp neuze. Ha gwelet e vo koroll an diaouled adarre ?

Ar Bourc'hiz. — Poent e ve mont, va zad, mar gellit.

Breur Kristobal. — Doue, ro d'in an nerz da seveniñ va menoz. Ennout e lakaan va fiziañs bepred.

5.

Displeger. *Adarre emaomp e ti Doña Ana. Emañ astennet war he gwele. Eur beleg a zo bet galvet.*

Ar Beleg. — Mar doc'h skuiz o chom evel-se, klaskit sevel.

Ana. — Neb a zo diaes e spered ne gav morse an diskuiz.

Ar Beleg. — Degasit kadoriou amañ.

Ana. — Gant e zismegañs, a lavaran d'eoc'h, oun bet lazet. N'am skuizit ket o klask prouiñ d'in n'eo ket gwir. N'eo ket gant daerou e vin teneraet. Nikun n'en devo truez ouzin, na war an douar nag en neñv.

Ar Beleg. — Holl wirionez an Aotrou Doue a sav



a-enep ho kevier ! Ken bras eo E c'halloud ma ve gouest an disterañ darn anezañ da ziskar holl reu-zeudigeziou ar bed.

Ana. — Ne gomprenan ket ho komzou. Doue n'hell ket pardoniñ d'eur bec'herez vras eveldoun. Morse ne ra netra a-enep al lealded.

Ar Beleg. — Ha klevet e voe seurt diskianterez biskoaz ? Doue, a zo ganet d'ho salviñ, a varvas war ar Groaz d'ho salviñ, a bardono d'eoc'h, itron. *Mise-ricordias tuas, Domine, in oeternum cantabo.* Gwa-sañ pec'hed a rit eo krediñ ne vo ket distaolet ho pe-c'hedou. Pa'z eas Yuzaz d'en em grougañ, gwasoc'h pec'hed a reas eget o werzañ ar C'hrist. *Cor contri-tum et humiliatum Deus non despiciet.* Levenez a zo en neñv pa deu eur pec'her d'ober pinijenn.

Displeger. *Ar Breur Kristobal hag ar Breur Anton a zo deut tre.*

Breur Kristobal. — Kendalc'hit, va zad. Emaoun o selaou.

Ana. — Siouaz ! eun toueller all o tont da greskiñ va foaniou ! Kaer en devo poaniañ, kaer en devo c'houeziñ ma kar, ne gemmo ket va menoz ! Petra a fell d'eoc'h, va zad ? Galloudus oc'h, moarvat ? Ha ne ouzoc'h ket ? Evidoun n'eus ket a Zoue. N'eus ket a Zoue, a lavaran. An Druez a dro he fenn dirak va zorfedou.

Breur Kristobal. — Dor an neñvou, dor wenvi-dik, a savas an den kouezet, a zihunas hor spi maro, ra ziskenno da drugarez er galon aheurtet-se ! Doña Ana de Treviño, itron, ken tost ouz ar vered, kimia-diñ a fell d'eoc'h evel-se ? Da vro ar vuhez e tle an eneou mont, gwenn evel an erminig, pe chom a-hed

ar c'hantvedou diziwez, du-bran gant ar re zaonet. Da belec'h ez aio hoc'h ene ? Dibab a c'hellit c'hoaz.

ANA. — Barnet oun bet gant Doue. Ken eeun ha ma'z eo, ne bardono ket.

BREUR KRISTOBAL. — Argasit ar fazi-se diouz ho spered. D'an eur ma lak ar maro eun termen d'ar vuhez kaez, petra a chom ganimp nemet ar spi ? Endra vevomp, ar spi hag ar spont a zo breudeur, ha mont dourn-ouz-dourn a rankont. Hogen war dachenn an emgann, an hini dispont a zo trec'h. War dachenn an emgann emaoc'h, itron. Diwallit da spontañ pa zeuy an enebour fenoz.

ANA. — Hep armou, penaos embreger ar stourm kalet ? ken akuit eo an enebour, ken tenn eo herzel outañ.

BREUR KRISTOBAL. — Ho pet fiziañs en Tad hag er Barner, hon Doue.

ANA. — Va lezit, ha pa garfe Doue, nac'h a rafen madelez ha pardon. Ya, pa laerfe va ene diganin ! En dizesper e varvin !

BREUR KRISTOBAL. — Satan, Doue n'az lezo ket da c'hounit an ene-se ! Gwerc'hez dinamm, na pell e rankomp gortoz ho sikour ! Ael mat, gwarezour hounnez, sellit : na kreskiñ a ra an droug ! Va zad, pedit atao, pedit c'hoaz, gant an arm-se hepken e trec'her an droukspered.

ANA. — N'em eus ket a oberou mat da saveteiñ va ene.

BREUR KRISTOBAL. — Mar adkavez ar feiz, oberou mat a lakain da ziwanañ.

ANA. — An oberou am eus graet a zo oberou a varo.

BREUR KRISTOBAL. — Va selaou, ha pouez ez spered ar c'homzou a lavarin bremañ.



ANA. — Komzit.

BREUR KRISTOBAL. — Eur manac'h en deus abaoe pell miret ar reolenn a galon c'hlan, oc'h ober kement a binijenn ma voe gourc'hemennet d'ezañ gant ar priol meur a wech paouez eun tamm, en ano ar sentidigez ; hag heñ, dre yunou dizehan, dre bedennou, dre uvelded, en deus klasket bentou serz ha garo ; an douar kalet a zo e wele, an daerou e zied, ha temzet e vez e voued gant tan karantez Doue ; skourjezañ a ra e vruched en doare ma vije frailhet, hag e diamant e vije ; e-giz roched, da gastizañ orged ar c'hig, e toug eur sae-reun ; bale a ra diarc'hen ; dizrouk eo, o karout Doue hepken, hep klask an disterañ gounid.

ANA. — Petra a fell d'eoc'h lavarout, va zad ?

BREUR KRISTOBAL. — An den-se, itron, ma ve war e dremenvan, ha spi a c'hellfe kaout, a gav d'eoc'h, da vezañ salvet ?

ANA. — Perak nann ? M'em bije-me eun darnig vihan eus oberou mat an den-se ! Hogen n'em eus ket unan, ha n'hellan kaout spi ebet.

BREUR KRISTOBAL. — Va holl oberou a roin d'eoc'h, ha warnoun e kemerin bec'h pounner hoc'h oberou-c'houi.

ANA. — Va zad, lavarit d'in. Penaos e c'hell bezañ ?

BREUR KRISTOBAL. — Mar fell d'it kofes e c'hell leunder ar garantez kompezañ ar meneziou. Lak ar morc'hed diouz da du ; gwelout a ri penaos e sammin da oberou ; ha douget e vi gant va re.

ANA. — Piou a vo kred en emgleo ?

BREUR KRISTOBAL. — Ar re n'heller ket kaout brasoc'h egeto.

ANA. — Lavarit d'in piou.

BREUR KRISTOBAL. — An Hini c'hlan, kaer ha santel, gwerc'hez ha mamm, kleuzeur hon eürusted. Hag ar C'hrist staget ouz ar Groaz. Ha Jezuz bugel e Bezleem, kavet eun deiz hag adkavet, a roin d'eoc'h da gred.

ANA. — O degemer a ran da gred. Piou a vo an testou ?

BREUR KRISTOBAL. — Kement hini azezet war eur gador-veur en neñvou.

ANA. — Displegit d'in an emgleo, ma anavezin an donezon dispar a fell d'eoc'h ober d'in.

BREUR KRISTOBAL. — Klevit, neñvou. Me, Breur Kristobal ar Groaz, relijiuz dizellid eus urz sakr Sant Dominig, disklerian a ran : da ene Doña Ana de Treviño, a zo amañ, e roan a youl gaer an holl oberou mat am eus graet, dre garantez ouz va nesañ, diwar ar pred ma tilezis hent ar maro da zibab hent ar vuhez ; d'an ene-se e roan va holl yunou, va daerou, va skourjezadennou, dellid pep oferenn santel a lavaris, va holl bedennou ; hag en eskemm e kemeran he fec'hedou, ne vern pegen-divent e vent ; bez' e rankin dougen ar bec'h anezo dirak lez-varn an Aotrou Doue peurbadus, paeañ an dell hag ar priz dleet evito holl. Hogen ne dalv an emgleo-mañ netra ma ne gofes ket gant keuz ha glac'har.

BREUR ANTON. — Biskoaz ne voe gwelet kemendall, va zad.

AR BELEG. — Seurt karantez a zo dreist da spered mab-den.

BREUR KRISTOBAL. — Hag evit m'am c'hredo ha ma fizio ennoun, da gred e roan d'ezi ar Werc'hez santel Mari, he mab hag an unnek mil gwerc'hez vinniget am difenn hag am diwall. An douar hag an



neñv ra vezint test, ha kement hini am selaou amañ. Annezerien ar Baradoz, mar fell d'eoc'h diskouez flamm ho karantez, pedit Mesaer bras tropellou an douar hag an neñv na lezfe da vont gant Satan an dañvadez a verkas gant e wad. Itron, asantiñ a reot d'an emgleo-mañ ?

ANA. — Asantiñ a ran, va zad, hag aspediñ a ran bezañ pardonet. Emaoun o vervel.

AR BELEG. — Seurt oberou a ouzout ober, va Jezuz !

BREUR ANTON. — Petra a raio an Tad Kristobal hiviziken, kollet gantañ an holl vad en deus graet ? Moarvat e taolo ar breviel d'ar blotou evit kemer ar c'hleze hag ar gontell. Brokus eo bet bepred, en droug evel er mad.

ANA. — Va zad, na zaleit ket da reiñ d'in ar pare. Klevit ar pec'hedou a sammit war ho choug. Ha ma ne spontit ket rak o niver, mervel a rin hep arvar nag enkrez.

BREUR KRISTOBAL. — Va zad, it d'ar gouent da gas ar c'helou mat d'hon tad priol ; goulennit digantañ ober eur bedenn-veur, ma vo trugarekaet hor Salver evit ar burzud-mañ.

BREUR ANTON. — Mont a ran ivez.

BREUR KRISTOBAL. — Itron, n'eus amañ nemedomp hon-daou.

ANA. — Poent e oa, va zad.

## Trede Devez

## AR SANT

DISPLEGER. *A-boan ma voe graet an eskemm, a-boan ma tiflukas ene Doña Ana diouz skilfou marvus an aerouant da gaout ar vuhez peurbadus, a-boan ma voe teuzet hec'h aheurterez, pinvidikaet he c'halon gant an donezon divuzul, ma laoskas eur griadenn a druez ha ma vennas anzav he fec'hedou en eur leñvañ. Kofesaet, nouet ha sakramantet, e tilezas an ene karc'har enk ar c'horf. Klevet e voe en aer sonerez flour, mouezìou laouen ha c'houek dreist da bep skiant, evel pa vije an unnek mil gwerc'hez o kanañ en-dro da wele ar glañvourez. Hogen d'ar c'houlz end-eeun ma nijas kuit an ene eürus d'ar vro wenvidik, e voe gwelet dremm an Tad Kristobal goloet en eun taol gant eal lovrentez euzik. Sellit, emañ o tistreiñ d'ar gouent, harpet e zivrec'h gant daou vourc'hiz. Ez a ar priol ha Breur Anton d'o degemer.*

BREUR KRISTOBAL. — Sempl oun gant al lovrentezse. N'hellan mui chom war sav. Doue ra vo binniget ! Emañ en diwez o seveniñ va c'hoant.

AR PRIOL. — Ken distreset emaoc'h ma n'hellfe ken hoc'h anaout, den santel, neb na sellfe ket piz ouz ho tremm.



BREUR KRISTOBAL. — Va zad priol, na roit ket d'in eun ano na zere ket ouzin. Ne doun nemet eur pec'her, eur manac'h didalvez, daoust ma'm eus c'hoant d'ober vad.

AR PRIOL. — Ennoc'h, Tad Kristobal, e lennan pasianted Job ; e skeudenn a welan en ho tremm dislivet. Ho tinammded a baeas evit fallentez an nesañ. C'houervder ho poaniou hen diskouez splann.

BREUR KRISTOBAL. — Paeet em eus a galon vat.

EUR BOURC'HIZ. — Labourer meur e gwinieg an Aotrou ! Forn ha govel a garantez wrezus !

EUR KRISTOBAL. — Aotrounez, mab d'eun tavarnour ez oun. N'am meulit ket. Va lezit er stad izel m'emaoun. N'eus digarez ebet d'ho hegarated.

BREUR ANTON. — Ha me, treitour, a werze va ene d'am c'hof ha d'ar c'horkerez, tad pep gadaliez ha pep doñjer. Hiviziken, en em ouestlan da yac'haat da c'houliou ha d'az pareañ, ha se betek fin va buhez. Ma'z meulan, ne'z meulin ket en aner, rak te, hailhevod gwechall, bremañ out sant.

AR BOURC'HIZ. — Deut oc'h da skuilhañ ar mad war an douar. Doue r'ho miro mil vloaz, tad karet ! En ho kalon emañ ar wir garantez.

2.

DISPLEGER. *E liorz ar gouent, eus kreiz ar bodou, e tifourk daou aerouant.*

SAKEL. — He diframmañ diouzimp evel-se ! An eost dare a gouezas dindan falz mab eun tavarnour ! Daou-ugent vloavez a siou fall, a bec'hedou ! Hag hennez o reiñ d'ezi en eun taol an teñzoriou goune-

zet dre e oberou mat. Se eo eeunder Doue, a gav d'it ?

VISIEL. — Karantez an nesañ, hounnez eo ar gouraterez a lakaas eun emgleo ken fall da vezañ mat.

SAKEL. — En doare ma chom pinvidikoc'h ene an hailhevod goude bezañ roet kement en doa, ha glanoc'h goude bezañ kemeret saotr pec'hedou eun all.

VISIEL. — Petra a vo roet d'ezañ da c'hopr, a gav d'it ?

SAKEL. — Anvet e vo da briol, moarvat.

VISIEL. — Klevout a ran tud o tont. Deomp d'en em guzat. Lakaat hennez da vont e kounnar a fell d'in.

DISPLEGER. *Breur Ael ha Breur Anton a zeu tre.*

BREUR ANTON. — Petra a zo ganit aze ? Viou ?

BREUR AEL. — Ma c'hellez debriñ ar viou-se, o reiñ a ran d'it a galon vat.

BREUR ANTON. — Boullou ? Da betra ar boullou-se ?

BREUR AEL. — O degaset em eus amañ da c'hoari ganit el liorz fenoz da vare an ehan pa vimp honunan-penn.

BREUR ANTON. — Digant piou ac'h eus bet anezo ?

BREUR AEL. — Digant Breur Beltram, en deus bet anezo digant e geniterv.

BREUR ANTON. — Diskouez a rin d'it eun dro a voe desket d'in gant an Tad Kristobal d'an amzer ma'z aemp da redek gant al livastred e Sevilha. Neuze e oa eul labous avat. Ro buan 'ta.

BREUR AEL. — Dal. Er c'hoari-se n'oun nemet eun azen.

BREUR ANTON. — Laka da droad evel-hen. Egile pelloc'h, evel-hen. Diwall. Sell mat ouz ar voull. Tro da zourn buan. Buanoc'h, amboubal ! Buanoc'h 'ta, mil gurun !



BREUR AEL. — Eun azen oun, a lavaran d'it.

BREUR ANTON. — Eus an taol-se e vez graet an nor-houarn gant ar baotred vat e Sevilha. Sell penaos e ran. Unan, daou, tri. Deut eo ganin.

DISPLEGER. *An Tad Kristobal a zeu tre, harpet war eur vaz, eur rozera en e zourn.*

BREUR KRISTOBAL. — A-walc'h, Breur Anton, a-walc'h mar gellit, m'ho ped.

BREUR AEL. — Tapet omp.

BREUR ANTON. — Va boued, a gave d'in, a oa chomet war va stomok. Mat eo kemer eun tamm ebat pa ne dreuz ket ar boued, war am eus klevet.

BREUR KRISTOBAL. — Ar wirionez a zo ganeoc'h. Met eul louzou a anavezan a-enep an droug a lavarit. It e-pad diou eurvez da bediñ e pinijenn. Breur Ael, it-c'houi da studiañ, ha diwallit diouz troiou kaer ar paotr kalonek-mañ.

BREUR ANTON (*izel*). — Pelec'h emañ ar boullou ?

BREUR AEL. — Emaint amañ ganin.

BREUR ANTON. — Mir anezo.

DISPLEGER. *Breur Anton ha Breur Ael a ya kuit. An diaoul kuzet en em ziskouez.*

SAKEL. — Te, hag a zo klañv dre da youl, ha te a gav d'it e c'helli unaniñ ennout ar maro hag ar vuhez, an uvelded hag al lorc'h, al loustoni hag ar c'hlanded, an droug hag ar vertuz ?

BREUR KRISTOBAL. — Satan, va enebour, petra a fell d'it ?

SAKEL. — Dor ar Baradoz ne zigor ket dirak livastred eveldout.

BREUR KRISTOBAL. — Tabutal a fell d'it. Mar deo bras da widre, brasoc'h eo c'hoaz va feiz. Lavar dioustu perak out deut.

SAKEL. — D'az lazañ.

BREUR KRISTOBAL. — Mar plij da Zoue, ne vo ket gwall ziaes d'it. Perak marc'hata ? Perak termal ? Perak gortoz, enebour ?

SAKEL. — Da rozera a ra aon d'in. Hailhon, va jahinañ a rez.

BREUR KRISTOBAL. — Eur wech, Satan, eur wech ec'h eus lavaret ar wirionez. Droukspered, em gwander hepken emañ da nerz !

*(An aerouant a dec'h en eur yudal).*

DISPLEGER. *Breur Anton a zeu tre gant lienou.*

BREUR ANTON. — Da lienañ ho kouliou e teuan, va zad.

BREUR KRISTOBAL. — Follentez rik eo klask va fareañ.

BREUR ANTON. — O tad, en em lezel a rit da gouezañ en dizesper ?

BREUR KRISTOBAL. — Ne ran ket. Hogen va droug a zo diremed. Dont a ra eus an neñv.

DISPLEGER. *Breur Ael a zeu tre.*

BREUR AEL. — Va zad, da briol oc'h bet anvet.

BREUR KRISTOBAL. — Me ?

BREUR AEL. — Ya, c'houi.

BREUR KRISTOBAL. — Goap a rit, va breur.

BREUR AEL. — Ne ran ket.

BREUR KRISTOBAL. — War va diskoaz dinerzet, lakaat eur bec'h ken pounner ! Ne ouzont ket ez oun eun den fall, karget e goustiañs a dorfedou.

BREUR ANTON. — Ma o dije hoc'h anavezet evel ma'm eus hoc'h anavezet me !

BREUR AEL. — Petra 'leverez ?

BREUR ANTON. — Mar goulennfent va ali, kontañ a rafen d'ezo buhez Lugo, e Sevilha gwechall.



BREUR KRISTOBAL. — Ya, kontit d'ezo va buhez, Breur Anton. N'o devo mui kement a c'hoant d'am c'haout da rener warno.

BREUR ANTON. — E welet em eus oc'h en em gannañ gant daouzek paotr a Heria. E welet em eus en tavarniou hag en tiez lous o terriñ pep tra hag o faoutañ o fennou d'an dud. Biken ne asantin da gaout eun den ken vil da briol.

BREUR KRISTOBAL. — Gwir e lavarit, Breur Anton. Diskuilhit va buhez d'ezo holl.

DISPLEGER. *Ar priol a zeu tre.*

AR PRIOL. — Tad, roit d'in ho pennoz.

BREUR KRISTOBAL. — Reiñ d'eoc'h va bennoz, va zad ?

AR PRIOL. — Hor priol e viot hiviziken.

BREUR ANTON. — Eul labour a zoare !

AR PRIOL. — Fall eo hol labour eta ?

BREUR ANTON. — Lakaat da briol eun den brevet gant ar c'hleñved, goloet a c'houliou ? Daoust ha hennez en devo a-walc'h a skiant da c'houarn ar gouent ?

BREUR KRISTOBAL. — Mat ec'h eus komzet, va mab. Ne ouzoc'h ket pegen klañv oun. N'eus ket an disterañ lodenn eus va c'horf a vije yac'h. Ken boureviet e vezan gant ar boan ma ne c'hellan nemet klemm ha leñvañ da c'houlenn digant Doue ar pardon evit va fec'hedou diniver. Anton, displeg d'an aotrounez-mañ va buhez ; lavar an holl ebatou hag an holl blijadureziou a gemeris perz enno ; diskuilh kement fallagriez am eus graet.

AR PRIOL. — Digareziou goullo, va zad. Pez a zo bet a zo diverket bremañ. Plegit dirak youl an Aotrou Doue.

BREUR KRISTOBAL. — Binniget ra vo e ano. Gant an amzer e vo gwelet pegen didalvez oun.

BREUR ANTON. — An neñv ra vo meulet ! Pab e rankfe bezañ hennez !

BREUR AEL. — Lakaet e vo sur da rener hon urz er vro-mañ.

3.

DISPLEGER. *Aet int kuit. Lusifer ha diaouled en em ziskouez.*

LUSIFER. — Eun hailhevod a yelo d'ar Baradoz. C'houi holl, va mignoned, eur wech c'hoaz e vin dismegañset ha mezekaet dirazoc'h. Frealz ebet ne c'houlennan. N'eus frealz ebet evidoun. Deredit avat ha grit ho micher d'ar mare-mañ, mare e dremenvan, ar spontusañ evit ar sent. An hailhon en deus kavet hent an Neñv. Di emañ o vont da bignat. Deuit, strafuilhit e skiant ; diskarit e feiz ; lakait da darzañ dirazañ eñvor e amzeriou kollet ; mougit ar moueziou laouen a gan d'ezañ ar fiziañs, a lavar d'ezañ en deus sevenet e garg, paeet an dle en doa kemeret. It, rak emañ o vervel.

SAKEL. — Stourm outañ ne dalv da netra. Ober vad d'ezañ ne ve ken. Bep tro m'en em gannis gantañ, gantañ ez eas an trec'h.

LUSIFER. — Keit ha n'en devo ket laosket e huanad diweza, ar pouez a c'hellimp c'hoaz teurel war ar skudell. Bras eo hon nerz.

SAKEL. — Sentiñ a rin, aotrou.

LUSIFER. — Mont a rin ganeoc'h holl.

DISPLEGER. *Steuziañ a reont. Tri ene gwisket e*



*gwenn en em ziskouez. Eur gouel a zo war o dremm. Piledou-koar a zo ganto.*

KENTAN ENE. —

Hizio, va breudeur, digoret
Eo bet gant an Neñv hor c'harc'har,
Ma c'hellimp gwelet en e c'hloar
Korf Sant Kristobal astennet.

EIL ENE. —

Ma c'hellimp gwelout korf an den
A bedas evidomp bemdez,
A lakaas termen d'hon enkrez
Gant yun e-leiz ha pinijenn.

TREDE ENE. —

En eur ganañ e veulendi
Hen ambrougimp d'ar Baradoz,
Keit ha ma trido 'hed an noz
Gouelvan an dud er manati.

DISPLEGER. *Breur Anton, en eur ouelañ, a zeu tre, en e zaouarn eul lienenn saotret gant ar gwad.*

BREUR ANTON. — Echu gantañ hent ar C'halvar ; e gorf a vo douget d'ar vered ; e ene a zo aet d'an Neñv. Tad, va zad, em buhez out bet pell amzer eur goumoulenn deñval ; ha goude, eur steredenn. Trizek vloaz ec'h eus stourmet da sevel ar garantez dreist da nerz mab-den. Mil boan ac'h eus gouzañvet. Hogen al lienou merket gant gwad da c'houliou spontus a zo bremañ priziusoc'h eget an danvez priziusañ. Da gorf, dec'h eun arvest ken heugus, a lugern hizio evel ar strink glan hag an arc'hant lufret. Rak ar skarrou hag ar frailhou hag ar gouliou war da gorf a zo aet kuit diwar ar pred ma voe peurbaeet an dle, dle ar bec'herez ac'h eus dieubet.

DISPLEGER. *Ar priol a zeu tre.*

AR PRIOL. — Breur Anton, paouezit da leñvañ. Hag it da serriñ an dorojou. Mar chomont digor, ar bobl n'hol lezo ket da gas he mignon bras d'an douar.

BREUR AEL. — Va zad, va zad, re ziwezat eo ! Emañ holl dud kêr e-barz ar gouent. En em deurel a reont war gorf an Tad Kristobal. Ar bez-roue e-unan a zo ganto.

DISPLEGER. *Eun engroez-tud a zeu tre. Darn a zoug lienennou leun-wad, darn tammou eus sae ar Sant.*

EUR BOURC'HIZ. — Petra 'zo ganeoc'h ?

UNAN ALL. — Eun tamm lien. Ha ganeoc'h ?

KENTAN BOURC'HIZ. — Eun tamm eus e gougoul. D'in-me e talv muioc'h eget eur vengleuz arc'hant.

EIL BOURC'HIZ. — Deomp buan kuit. Gouest e vije ar vreudeur da ziframmañ ar relegou-mañ diganimp.

EUN TREDE BOURC'HIZ. — N'em eus gallet tapout netra. Met poket em eus d'e zaoudroad santel. Ar bez-roue e-unan a fell d'ezañ reiñ harp da zougen ar c'horf d'ar vered.

DISPLEGER. *Menec'h a zoug korf Sant Kristobal, astennet war eur c'hravaz. Eur bern chapeledou a zo warnañ.*

AR BEZ-ROUE. — Ene kaer, en eur nijal d'ar Baradoz, lezel a rez amañ ar c'horf ac'h eus annezet, glan hag o splannañ gant tan ar garantez a oa ennout. Tadou, grit ho tlead ha kuzit e-barz an douar ar braoig-se eus an Neñv.

*aozet diwar spagnoleg M. DE CERVANTES*
gant Roparz Hemon



## SULVEZIOU

*Bemnoz, beza gwall-skuiz, c'houec'h devez bep sizun,*
*a-bouez labourat start war-dro kao ha karrdi ;*
*nemet kavout amzer, goude an oferenn,*
*sul ha gouel, d'ehana, à dra laouenaus !*

*Tremen ar beurevez en ho kambr, azezet*
*e doun eur gador-vrec'h, hep netra d'ho pec'hi,*
*o skriva, o soñjal, o lenn 'tal an oaled,*
*pe gant eur c'har ha par, o tiviz, o c'hoari...*

*Redek, goude merenn, koadou, gwenodennou,*
*ergerzout ar menez, ar peurvan glasvezus,*
*sevel gad, kefeleg, e-kreiz al lannegi,*
*ha troieta en aer betek ar gousperou...*

*Ober « strakadenno' » c'hoari 'n dominoiou,*
*eur frapad, goude koan, araok mont d'ar « maner » ;*
*gortoz eno, sioul, divall, marv ar goulou,*
*evit mont da c'hourvez en eur gwele gwrezus...*

*Setu aze penaos e voe 'vidon aozet*
*plijadur ar suliou, e-pad ar miziou du*
*'dremenis en Nivod o lavigat bodou*
*d'o leunia gant chug aour eur « bern » avalaou ru'.*

IVEN UGEN

# PENAOS OBER GANT AR WIRIONEZ

Hervez doare-ober an Drouized gwechall, e kemennomp eeun ha piz hor c'helennadurez d'ar re a gav deomp ez int barrek da vezañ kelennet.

1. — Eeun eo hor c'helennadur, evit ma'z ay gant ar re nemeto hon eus dibabet aketus. Ret eo deomp gouzout ouz piv e komzomp hag ouz piv ez eo bet komzet ganeomp. Setu perak e reomp evel ma reomp amañ : kelenn dre gomz nemetken an niver bihan a dud anavezet ha dibabet ma'z eo ac'hanoc'h.

Ganeomp n'eus ket a brezegennoù d'an holl ; n'eus ket a skridoù a yafe ne oár den da belec'h : perlez e mar da vezañ kinniget evit netra, armoù e mar da vezañ kinniget da dud divarrek ha dizellez, — gwasoc'h c'hoaz : e mar da vonet e dalc'h hon enebourion. Rak emañ hon enebourion evel dres o klask ober o dlead, a zo mirout ouzimp da gas da benn hor menozioù ha diskar pez a reomp. Setu perak ne c'hefell ket deomp e vefe skignet hag embannet hor c'helennadurez, daoust da c'hoant tud 'zo ha na daolont evez nemet ouz braster an niver a dud hag a yafe betek disprizañ o c'helennadurez dre ul lanvad skridoù he lakfe da vonet didalvoud.

Kement-mañ hol laka da studiañ kudenn ar bruderez.

Ar bruderez keltiek a zo anezañ ober evel ma



reomp amañ : doujus eo e-keñver an dud o deus gounezet ur wirionez a-dreuz poanioù ha labourioù o buhez, hag endrus eo d'ar re a vez kinniget dezo. Fur eo ivez dibab ar re a c'hell ober o mad dioutañ, ha dibabet e vezint peurvuiañ hervez ar reolennoù hon eus studiet dec'h (1). Ouzpenn se e rankomp derc'hel koun eus al lavarenn hollwir : « ar re a zo heñvel, a-gevret 'vo kavet ». Ar re a zo o lec'h ganeomp a gejimp ganto deiz pe zeiz. A-walc'h a reomp evit ma kavint an hent betek ennomp, hag ar peurrest a vezo oberenn Doue.

Ar bruderez du-amerikat pe yuzev-gwerinek a zo ar c'hontrol-bev. Bez' ez eo anezañ ar « C'halvadeg » a lak an holl da zeredek. Mont a ra d'ar bagadoù tud diframm dre ar *bluff* disprizus, dre anvioù bras-tev, dre ar fromusted. Tizout a ra da gentañ an dud aes o lakaat da dreiñ da bep avel, da lavarout ar re dibouezusañ, klañvañ, didalvoudekañ. Ar re-mañ o vezañ, hag a bell, an niver brasañ, e c'heller tizout an niver brasañ gantañ buan. Dreist eo pa venner tennañ kalz arc'hant digant an dud, evel ma teu stêriou hag avoniou diwar wazioùigoù-dour stank. Dreist eo evit an apotikerion, ar *Babig Cadum*, ar skignañ anvioù ha menozioù burzudus, ar brudañ stered-kine, ar sport kenwerzel ha gwerinel hag all. Dispar eo pa venner touellañ ar werin ha n'eo ket uhelaat an dud. Mont a ra rag-eeun d'an tuioù trouzusañ, estlammusañ, o kas pellañ ma kav. Ren a ra buan war ar c'hine, ar skeudennoù, ar skingomz. An holl c'hivri-mañ da sevel o birvilh d'an dud, an holl vangounelloù-mañ da goeñviñ anezo a vije bet hep

(1) Ar pennad-mañ a zo ur brezegenn a-douez ur rumm prezegennoù.

mar heugus d'an Drouized gwechall, hag o doa gant o furnez tapet disfiziañs ouz ar skrivañ end-eeun. Ni a gred hag a ra evelto. Gouzout a reomp dre hor skiant-prenet ez eo bet gounezet, da lavarout eo, dibabet, unan-hag-unan, an dud talvoudus. Pennlavar ar bruderez keltiek eo : *klask ar re greñvañ, hag o c'hreñvaat c'hoaz*, ha mar plij gant Doue, e raio ar re all diouz o gwellañ gant o skouer. Ar bruderez dugwerinek a zo e bennlavar : *skoomp gant an tamtam bras da vodañ kement a dud ha ma c'hellimp.*

Setu perak ne c'hell ket hor c'helennadurez gouzañv, nag ar *bluff*, nag an anvioù ronkus, nag an troidelloù, nag an ampartiz, nag al lifreoù. En ur ober en hent-se e ouzomp e reomp er c'hiz keltiek, e-giz Kelted ma'z omp.

2. — Piz eo hor c'helennadur evit ma c'hellimp gwelout peseurt frouez a zeu diwarnañ gant ar gelennidi. Gouzout piv a zo bet kenteliet n'eo ket awalc'h deomp. Ouzpenn se e fell deomp gouzout penaos e vez bevet hor c'helennadurez ganeoc'h. Dalc'homp koun eus ar studierion-se hag o doa desket ken brav an notenn diwar-benn ar pez a zo da ober pa emeur e mar da gaout trubuilhoù, ha n'o deus ket graet evel m'o doa desket, — gwaz a se dezo ha deomp. Fellout a ra deomp diskar ennoc'h ar menoz daouelse, a gaver ken alies gant ar studierion hag a zesk kentelioù ma reont foeltre kaer anezo a-benn kregiñ e dibenn ar bloavez-studi en ur skrid-testeni bennak a vez gourc'hemennet dezo kaout. Amañ n'hoc'h eus ket a gentelioù da zeskiñ ; da *vevañ* ne lavaran ket. Ha ret eo deomp bezañ sur na rit ket nemet deskiñ anezo ; ret eo deomp bezañ sur ez oc'h gouest da



dennañ ho mad diouto, da lavarout eo bezañ sur e vevit anezo, evit ma c'hellimp atav sellout an eil re ouz ar re all en hon touez war an hevelep renk e-keñver an dellezegez. Hag ar seurt parelez en dellezegez a ra ac'hanomp tud uhel eus hol lu.

3. — Amañ e vevit ur gelennadurez e-barz ul lu. Ho toujañs outi ho lakay da gentañ-holl da virout he zalvoudegez dezi, da lavarout eo, mirout outi da vezañ anavezet drezoc'h gant tud all, marteze diseblant, marteze enebourion deomp. Bez' ho po eta da devel krenn pa viot gant tud all war gement ho pezo gwelet, klevet ha graet amañ. An hini na davfe ket a rafe kement ha diskleriañ ar brezel d'hol lu, hag evel dres e vo lakaet da enebour gant holl ar re all. Setu ar c'hastiz end-eeun a savfe dezañ. Taolit evez ez eo ur c'hastiz bedel : tizout a ra ur gra noazus, ha n'eo ket fazi un den ; rak, ma'z eus fazi, e vije bet graet kentoc'h gant ar re o dije dibabet fall ac'hanoc'h, hag a rankje gouzañv i end-eeun kement a zeuje da heul o dibab fall. Ne domp neuze nemet evit diskouez deoc'h ar pez a zo dleet deoc'h gwelout ervat evel ho tlead. Hag e ouzomp hen greot mar doc'h an dud uhel, eeun ha pinvidik hon eus kredet e oa ac'hanoc'h.

Da betra e talvezfe eta goulenn diganeoc'h touiñ ho le da devel ha da vezañ leal ? Goulenn touiñ e le digant unan bennak a zo diskouez dezañ e venner e liammañ mat dre gaer pe dre heg. Bez' ez eo diskouez dezañ n'eus ket kalz fiziañs ennañ. Ha mar krogomp gantañ dre lavarout dezañ n'hon eus ket kalz a fiziañs ennañ, en devezo tu eñ ivez da vezañ disfizius e-keñver ar re a c'houlenn ma touo e le evito d'e gre-

diñ. Al leoù n'o deus talvoudegez nemet gant an dud a renk izel, ar bagadoù diframm a vez ret o rediañ hag a-wechoù o liammañ evit ma vanint war hent mat an holl. E le ne vez ket goulennet digant un den war an hevelep renk a zellezegez ganeoc'h. Un drougober eo lavarout d'ur c'heneil na zegemeromp ket e ya e-giz ya, nag e nann e-giz nann.

Setu perak ne vezo ket goulennet diganeoc'h amañ touiñ ho le : kement hini a raio evel ma'z eo anezañ, hag evel ma'z eo anezañ en devezo da zebriñ frouez e oberioù.

C.L.K.

Meurz Pask 1942



PREDER ANHUN

*Digor, e faez va daoulagad en deñvalded ;*
*galv eun awen disgwel am hoal gant e voem ,*
*lusk va c'halon boanius a heuilh c'hoant ar spered,*
*hag e loc'han divrud d'ar vro hud, —*
*m'o en*
*deuzo va droukc'hoantou, va goanagou dispis,*
*va divlazidigez korfel, heug va ene,*
*skuizderiou va spered, ha pep youl diresis*
*en trec'houlou an emc'hlanaat garo, —*
*leve*
*douarel gourvuhez ar gedern hag ar sent,*
*gopr doueel an nebeut re o deus gouezet,*
*rakvlaz marzus gwenva lugernus ar re bur,*

*penn an hent davet Ior, penntiern ar Gwirvoud,*
*biz kannad an usved o skriva ouz ar vur,*
*kan ar beurbadelez a' z kalv : arouesttet out !*

KERVERZIOU

23-11-1941

## DA'M C'HENYOUL DIANAV

*Ken kriz ha te n'hellin beza, keneil,*
*e-keñver va c'hoskor na bediz lor :*
*lud pri eveldout ne dint ken,*
*nemet luc'h ha sked da Ve dreist*
*hag a dle bout elfenn genta 'r gengarantez.*

*Ken balc'h ha te ne vin kammed, keneil,*
*e-keñver an den paour n'az kompren ket*
*mammenn ar meiz a zo ennañ,*
*nemet lonket buan gant traez*
*krin gouelec'h o bezout teusk, n'hell ket bleunia.*

*Ken kreñv ha te e vin, avat, keneil,*
*e-keñver ar vuhez hag ar maro,*
*ezneuz galloud eun hevoud hud,*
*stumm-diavaez eun unvez kuz,*
*a glaskomp dic'hortoz er glac'harva koz-mañ*

KERVERZIOU

23-11-1941



# AR GWAGENNOU BERR

Nag a dud am eus gwelet, lorc'h enno goude beza prenet eur skindegemerer « holl wagennou », ma c'hellfent gantañ, hervez ar c'henwerzer, selaou tud Bro-Amerika.

A-vec'h en em gavet er gêr, setu an ardivink endro ha nadoz an dremm o vont hag o tont war ar gwagennou berr... ha netra ne zeu er-maez eus ar voest sonerez. Setu va zud dipitet, aet kult an holl blijadur a oa war o meno kaout o selaou ar broiou pell. Setu avat milluriou dispignet evit netra !

An darvoud-se, marteze, a zo kouezet warnoc'h, lennerien ger. Ha ret eo, evit-se, tamall an ardivink ha mont d'ober trouz e ti ar c'henwerzer ? Nann, rak n'eo nemet ho tivoaz a zo abeg da gement-se. Mar doc'h dinec'h evit tapout eur c'haser er gwagennou bras pe etre, n'hellit ket lavarout kemend-all evit ar gwagennou berr ha ret e vo d'eoc'h deski ar sport nevez-se.

Ar gwagennou berr, da lavarout eo ar re a zo lec'hiet etre 12 ha 100 metr a zo, en eun taol, gwelloc'h ha falloc'h eget ar gwagennou all, lec'hiet uheloc'h eget 200 metr.

Gwelloc'h int dre ma c'heller ganto klevout pelltre hep dispign kalz a nerz. Eur gredenn e oa, e derou kenta ar skingomzerez, e oa ret, evit beza klevet pell awalc'h, ober gant gwagennou hir-tre hag

eun nerz eus ar re greñva. Setu perak hon eus gwelet, en amzer-se, dispign eun arc'hant spontus evit sevel mellou kaseriou, o skigna en eter, gant kantou milwat, gwagennou 20.000 metrad hirder d'ezo d'an nebeuta... rak, hervez ar studiou, gwagennou 200 metrad, da skouer, n'helled ket o c'hlevout pelloc'h eget 50 leo, ar pez a zo gwir atao.

Ha setu eun nebeut kanfarded, c'hoant d'ezo kendarempredi dre ar skinou, o c'houlenn ma vije aotreet d'ezo eul lodennig eus an eter. Na petra 'ta. Roet e voe d'ezo al lodenn didalvez, gwagennou bihanoc'h eget 200 metr, ha c'hoaz, lakaet e voe harz war nerz ar c'haseriou. Ha setu derou ar bam : ar c'hanfarded-mañ, o vont a-enep d'an holl reolennou graet betek neuze, a helle komz etrezo, zoken adreuz d'ar mor-bras. Ha kerkent, an holl da studia ar burzud nevez-se ha da reiza ar reolennou koz. Ganet e oa ar gwagennou berr.

Meizet e voe neuze e kemere ar gwagennou berr an hevelep hent ha gwagennou al luc'h, da lavarout eo, ar gwagennou berr en em skigne hervez eul linenn eeun. Ar gwagennou hir avat, a zo kroummet hervez gorre an douar. Pa heller neuze rei d'ar gwagennou-se nerz awalc'h, (rak lod anezañ a gollint war o hent, sunet ma vezo gant ar c'hoadou, ar meneziou ha pep savadur houarnet) e c'hell ar re-mañ beza klevet pell awalc'h. En abeg da gement-se ivez e vez graet gant ar gwagennou hir en nijerez.

Hag ar gwagennou berr, petra e teuont da veza ? Mont a rafent sur awalc'h betek ar planedennou — hag e vefent neuze kollet evidomp — ma ne vefe ket, eun 80 milmetrad bennak a-us d'an douar, eun doare melezour gwagennou, anvet gwiskadenn Kenelly-Heaviside hag a zistaol anezo d'eomp. Ha setu penaos ec'h adkavomp hor gwagennou berr, eun nebeut kantou a vilmetrad pelloc'h, ma vezont adarre distaolet gant an douar, war-du an oabl.

Met an darvoud-mañ a ra d'eomp kavout, etre ar c'haser hag al lec'h ma tegouez ar wagenn war an douar goude beza bet distaolet gant gwiskadenn Kenelly-Heaviside, eur sioulva, ma ne glevimp ket ar c'haser. Sed aze unan eus doareou divoutin ar gwagennou berr, ha n'eo ket an aesa, rak abalamour da se, n'hellimp klevout nemet ar c'haserou hag a zo o gwagennou o para war al lec'h m'emañ an degemerer.

Ha, pa ne vefe nemet an dra-se. Gwiskadenn Kenelly-Heaviside, siouaz, n'eo ket eur melezour splann ha digeflusk ; tonnou en deus, hag e fiñvont atao, hag, hervez an heol, e pella pe e tosta, mareou 'zo (noz pe zeiz, hag ivez hervez an amzer bloaz).

Da lavarout eo, gwiskadenn Kenelly-Heaviside, ne chom ket en he lec'h, ha, dre-se, lec'h ha doare distaol ar gwagennou berr a gemm. Setu perak, eur c'haser hag a vez klevet mat-tre hizio er pik-mañpik war dremm an degemerer a hell chom mut warc'hoaz, war ar pik-se.

Met an dra-mañ ne vir ket ouz ar gwagennou berr da veza an dudiusa da selaou, rak n'int ket, na goloet, na mesket gant trouz fraoñverez an aer, pa na c'hellont ket sevel ken uhel. Setu perak, pa hon eus gallet lakaat an degemerer war eur c'haser, e klevomp anezañ sklaer ha kreñv.

Ha c'hoaz, kreñv ?... N'eo ket atao, rak, alies awalc'h e welomp, a-daol-trumm, hor selaouadenn o tont da veza siouloc'h-sioula, e-giz pa vefe o vont

kuit, ha kreñvaat goude ; an darvoud-se a vez anvet *fading*, eus eur ger saoznek hag a dalvez kement ha « fata ».

Fiñvadennou gwiskadenn Kenelly-Heaviside a hellomp lakaat da abeg da gement-se ; met dreist-holl an dra-mañ : ar c'haser a skign, tro-dro d'ezañ, skinou hag a ya war-du gwiskadenn Kenelly-Heaviside, pep hini hervez eur c'hognad disheñvel. Taolet ha distaolet int, eta, etre an douar hag ar wiskadenn-se, pep hini hervez eur c'hognad disheñvel ; ha setu perak e c'hellimp resev en hon degemerer eur meuriad skinou, graet gant lod anezo meur a dro eus ar bed (1). Neuze, hervez stad gwiskadenn Kenelly-Heaviside e c'hellimp kaout kalz pe nebeutoc'h eus ar skinou-se kenwagennet, pe enepwagennet ; sur awalc'h, pa vint enepwagennet ne vo ket re greñv ar selaouadenn. Dre eurvad hon eus gellet, pa n'eo ket lemel, d'an nebeuta gwanaat an darvoud-se ; setu labour an « enepfata » en degemereriou.

Talvoudegez all ar gwagennou berr eo e c'heller lakaat etre 12 ha 100 metr, ouspenn 2.000 kaser, pa n'heller lakaat nemet war-dro 100 hepken etre 200 ha 600 metr, ha 25 etre 800 ha 1.000 ; ha c'hoaz, alies awalc'h e kemeront an eil war lodenn egile, ar pez a vez merket gant an degemerer dre c'houitelladennou, pa n'eo ket gant diou selaouadenn, an eil war eben. Ha setu perak :

Ar c'haser a skign tro-dro d'e wern-stign eun nerz tredanek a ro d'an eter tro-dro eul lusk donemone hag en deus e beurledander brasoc'h pe moanoc'h

(1) Ar gwagennou berr a gemer eun tammig nebeutoc'h eget seizvedenn eun eilvedenn evit ober tro ar bed.



hervez nerz ar c'haser, hag an hevelep paoter nag ar red-tredan a zo er wern-stign. Ar paoter-se a anver paoter-douger hag ar wagenn a glot gantañ gwagenn-dougerez.

War eun tu all, o deus ar soniou a glevomp eur paoter a zo etre 16 ha eun tammig muioc'h eget 10.000 hertz. Lakaat a c'hellfemp neuze ar c'haser da rei luskelladou hag o defe ar paoteriou-se. Met, kalz re izel eo seurt paoteriou evit gallout en em skigna pell. Ret eo d'eomp lakaat ar c'haser skigna war wagennou, o faoter etre 155 ha 30.000 milhertz, nemet e vo lakaet o feurledander da gemma hervez paoter ar soniou a fell d'eomp skigna. Da skouer, ma fell d'eomp skigna eur son hag en deus eur paoter a 1.000 hertz, peurledander al luskelladou skignet gant ar c'haser a dleo tremen dre eur muiad hag eun nebeutad mil gwech bep eilvedenn. Lavaret e vez neuze ez eo ar paoter-douger treuzskeuliet gant eur paoter a 1.000 hertz, da lavarout eo, m'he deus ar wagenn-dougerez eur paoter a 1.000 milhertz pe 1.000.000 hertz, e vo tremenet eul luskellad paoter-izel pa vo tremenet

$$\frac{1.000.000}{1.000} = 1.000$$

luskellad paoter-uhel.

Peurledander al luskelladou paoter-uhel en em ledo eta en doare-se war eur vandenn ledan awalc'h e pep tu da vandenn reiz ar paoter-douger. Ma ne fell ket d'eomp eta ma 'z afe ar peurledander-mañ war beurledander ar c'haseriou all, e vo ret d'eomp pellaat ar re-mañ war-hed diou wech ar paoter-skeuliata brasa. Dre m'o deus ar soniou skignet dre ar

skingomzerez d'an aliesa nebeutoc'h eget 4, 5 milhertz, pep kaser a vo atao 9 milhertz etrezañ hag ar c'haser tosta. Ha dre ma 'z a niver ar milhertzou war greski, pa 'z a hini ar metrou war vihanaat, ar ledander-se, a gavomp etre pep kaser hag a anvimp « skeuliadva », hag a dalvez 5 metrad er gwagennou etre (war-dro gwagennou 400 metr) a zeu da dalvezout eur gantvedenn vetrad hepken er gwagennou berr.

En abeg da gement-se, pep kaser n'en deus war dremm an degemerer nemet eul lec'h moanik-tre (war-dro eun dekvedenn milvedenn vetrad) ar pez a ra ez eo ken diaes tapout eur c'haser bennak er gwagennou berr. Ret eo mont goustadik-tre evit gallout kavout eun dra bennak. Gouzout a reomp ez omp tremenet e-biou d'eur c'haser pa vez klevet eur stokadenn : « tok ». N'eus nemet neuze dont wardreñv goustatoc'h c'hoaz.

Al labour da reiza eun degemerer war ar gwagennou berr a zo bet gwellaet eun nebeut bloaveziou 'zo. Bez' ez eus bremañ kalz a zegemereriou gant eul lec'hierez daouherrek ; labourat a reer neuze gant an herr goustad, met ret eo ivez beza eveziek-tre. Hag eun tammig araok ar brezel ez eo deuet an degemerer gant gwagennou berr ledanaet ; war an ardivink-mañ, ar gwagennou berr a zo strollet pep meuriad e-unan ; an dra-mañ a ro d'eomp neuze gallout reiza an degemerer war ar gwagennou berr en eun doare ken aes ha war ar gwagennou bihan pe bras, nemet e vo ret kemma gwagennou evit mont eus eur meuriad d'egile ; siouaz, eur seurt degemerer a zo ker-mantrus.

Evit echui, gwelout a rit war daolenn ar c'haseriou gant gwagennou berr, ez eo ar re-mañ strollet tro-dro d'eun hevelep metrad. Setu ar pez a anver eur meuriad. Bez' ez eus, da skouer, meuriad ar 17$^{vet}$ metrad, meuriad ar 25$^{vet}$ metrad, hag all.

An dra-mañ a zo en abeg da zoare labour ar gwagennou, rak lod anezo a labour kalz gwelloc'h en noz eget en deiz, ha lod all en enep. Ar re a zo ar gwella evit an deiz, ez eo ar re 17 metr pe 19 metr ; evit an noz, ar re wella eo re 31 metr ha 41 metr. Re 25 metr, hag a zo etre an daou all, a zo implijet gant kaseriou hag emañ lod eus o gwagennou en noz ha lod all en deiz.

N'in ket da lavarout d'eoc'h ez eo ar reolenn-mañ digemmus, rak, kaseriou Europa 'zo hag a c'heller selaou — pa 'z eont en-dro — ne vern da bet eur, ha war be. veuriad ; da skouer, Radio-Vatikan.

Koulskoude, peurliesa, araok 15 eur eo gwelloc'h selaou ouz kaseriou 20 metr ; etre 13 eur hag 20 eur, selaouomp ouz ar meuriadou 25 ha 30 metr evit ar c'haseriou a zo war hor reter ; goude 20 eur, en hevelep meuriadou, selaouomp kaseriou ar c'hornog.

Ha setu, kenvroiz ker, eun doare d'eoc'h da gaout kalz a blijadur o selaou ar gwagennou berr. Ra na viro ket ouzoc'h da selaou abadennou brezonek Roazon-Breiz, bep sadorn da 19 eur 15 war ar gwagennou etre.

ERWAN TROMEUR.

# STUDIOMP HOR YEZ

gant Merwen Floc'hbreis

RAKLAVAR

Arabat e vefe klask, en nebeut pajennadoù lakaet amañ da heul, ar pez n'eo ket bet mennet lakaat enno.

Eeun-tre eo pal al linennoù-mañ. N'eus anezo nemet diviz ur Breizad yaouank a Vreiz-Uhel gant e genvroiz yaouank, deskidi eveltañ war ar brezoneg. Pleustret en deus e-pad tri bloaz war hor yez, kement ha m'en deus bet aotre digant e labourioù all a studier. Gouzout a ra an diaesterioù bras ha stank a sav a bep tu dirak an neb a venn stagañ, e-unan-penn dre ret alies, gant an trevell-mañ : adober dezañ e-unan ur spered keltiek. Klevet en deus lavarout, ha gwelet ivez, e oa meur a Vrezon yaouank, hag i barrek da ober kalz, a-benn diwezatoc'h, evit Breiz, o fallgaloniñ en deskiñ hor yez, ha diwar-se o tilezel anezañ a-grenn, pe, ar pez n'eo ket kalz gwelloc'h, o kenderc'hel treutik gantañ hep peurgas da benn al labour boulc'het. Goude bezañ tridet gant al levenez ha merzet o askre o koeñviñ, evel leuniet gant aer c'hlan an uhelderioù dirak un ober kaer da seveniñ, o deus santet o c'halon o wakaat en o c'hreiz ; stouet o fenn ha broudet gant ur pistig a dristidigez, o deus adkemeret straedig striz, teñval, mougus ha delt ur vuhez dister, pa oant graet evit traoù meur. Daou dra o deus graet diouer dezo : gwelout spis ar pal da dizout, meizañ e vravenlez, e haelded, e dalvoudegez, pe welloc'h e retded ha, da c'houde, anaout an tuioù resis ha diogel d'hen diraez. Mennad ar pennad-mañ n'eo nemet kalonekaat ar genvroiz yaouank-se hag o harpañ, ma c'hellimp sevel abred hor « Breiz nevez » dispar, hon ti-meur-ni, hor maner-ni e kornog ar bed koz.



Ac'hano ar rannadur :

I. — Perak deskiñ brezoneg.

II. — Penaos deskiñ brezoneg.

*
* *

## I. — PERAK DESKIN BREZONEG ?

Tristat ha mantrusat tra eo klask gwelout perak e tleomp studiañ hor yez ! Ha goulennet e voe biskoaz ouz ur Sinaad perak e kare prezeg e dadoù pe ouz ur Gall, da skouer, perak e venne komz galleg ? Met ne vern. Kemeromp hor stad evel m'emañ, ha, pa 'z eo ret evit spisaat hor pal, prederiomp un tammig.

Diniver eo an abegoù a zo ouz hor pouizañ da gregiñ e studi hor yez ha d'hen kas da benn. Ne vo meneg amañ nemet eus ar re bennañ anezo. Dindan tri 'anv o strollin : rankout a reomp studiañ ar brezoneg evidomp, evit Breiz, evit ar bed.

## A. — *Evidomp*

Ar brezoneg a zo hor yez-ni, an hini he deus sonet war diweuz hon hendadoù a-hed milvloaziadoù, an hini a zassono c'hoaz war vuzelloù hor bugale. Bez' ez eo hon teñzor ar sakrañ, pinvidik gant e holl c'halloudegezioù dispar, galloudegezioù-livañ ha galloudegezioù-diskuliañ, met tommoc'h c'hoaz d'hor c'halon dre ma 'z eo eñ hor brageriz eus an dibab, deuet deomp a-ziwar-lerc'h hor gourdadoù : Eñ eo en deus youc'het hon trec'hioù, skuilhet daeroù en hon drouziwezoù ha leñvet war hor poanioù ; eñ eo en deus diskleriet e-pad kantvedoù trivliadoù an dekkantadoù a eneoù brezon hag o douget e kalonoù o breudeur ; eñ eo a zo bet simant kreñv hor c'hevredigez, hag eñ eo a zegas deomp holl-domm c'hoaz huanad diwezañ hor re varv rac'h. Dougen a ra enlouc'het ennañ an holl vuzelloù hag o deus hen balbouzet, hen komzet, hen kanet. Adlavarout a ra deomp ne domp ket hon-unan-penn war an douar, nemet e reomp ul lagadenn ouzpenn er chadenn dir a en em goll e noz an amzerioù hag a bado kement hag ar bed. Nerz ha kalon a c'hwez ennomp, hor skorañ war hon hengounioù ha diskouez deomp an dazoned da gerzout ennañ, uhel hor penn, evit bezañ dellezek eus ar re a zo bet en hor raog. Stummañ a ra hor c'horzailhennoù ha gwiskañ warnomp doare hon tiegez. Bez' ez eo an alc'houez aour a zigor deomp buhez-diabarz hor c'henvroiz, an aer glouar a laka levenez ha siouldед en hon eneoù gwiridik.

Setu evit hor c'halon.



Met ar poell ivez hor stag ouz hor yez.

N'eus ket eus ar yezoù kentkrouidigezioù, hogen bez' ez int ar binvioù goveliet gant pep tiegez denel bras evit en em ziskuliañ eus ar gwellañ. Bez' ez int ar benveg-spered skouer evit pep pobl, rak eñ eo a dro hon trivliadoù hag hor meizadoù gant ar stumm end-eeun a wiskont en ur darzañ ennomp ; eñ eo a bourchas ar gerioù hag an traoù evel ma sellomp outo hervez hon tro-spered. Bez' ez eo ar gwellañ ijin evit kaout darempredoù don gant hor c'henvroiz kenstummspered ganeomp ; eñ eo, o vezañ hon hererez, hor perzioù-mat evel hon techoù fall, a ro deomp ar muiañ a grog war ar bed, ar spered hag ar gouiziegezioù. Hag eñ ar benveg a glot ar gwellañ gant hor galloudezioù, ez eo ivez an hini a aotre deomp tizout ar buanañ hag ar gwellañ gwir vent klok hor spered, hor c'hreskidigez-spered leun.

Ar brezoneg a zo evidomp un andon a verz-mat, ur vammenn a vadoù. Labourat hag ober fonn a zo mat, ampledus ; met ober kaer, sevel arzel a dalv kalz gwelloc'h. Hag evit se n'eo ket a-walc'h anaout reolennoù pep arz prevez, ret eo c'hoaz dereiñ hon ene, hor santerez, ret eo en em reiñ hon-unan, en em zisplegañ en hon oberennoù. Ar yez, avat, a zo ar melezour burzudus a ra deomp en em anaout, al lizerenneg kuz a ra deomp lenn en ene hor bro hag hor c'henvroiz ; an tour-tan lugernus a daol sklerijenn war hon danvez-arz hag a ziskouez deomp e c'halloudegezioù nevez ; ar waregig-violoñs kizidik a vezo gouest hec'h-unan-penn da lakaat da zaskrenañ kerdin gwiridikañ, boemusañ hor c'hreiz an donañ ; hon awenerez c'hlan hag helavar a ouezo hleniañ hor bizied evit labourioù ar gened. Ar c'haerder

a hoal atav, a sach ar berz-mat d'e heul hag hemañ en deus ar binvidigez da eilez.

Ar brezoneg a zo ur skor ouzpenn evit hon ene. An holl dud a anavez ezomm un harp ; ar re greñvañ, ar re veur, o deus ivez o deizioù a wanded, an deizioù-se ma hañval c'hwezañ warnomp un avelig klouar ha yud, un avelig arne a en em sil, gaouus, e rac'h hon izili, a diz betek mel hon eskern hag, eno, a zispenn hag a deuz hon nerzioù. En em santout a reer neuze evel ur sac'h ler leuniet gant koar war deuz. Deizioù a zo ma vez pounner an digenvez, deiziou o tegas an dic'hoant, an divlaz. Ar brezoneg a vezo neuze al liamm kreñv ha divent hon ere ouz miliadoù hon tadoù aet da anaon hag a zo o c'hurioù bepred dirak hon eñvor. Ar gerioù brezonek a lennimp pe a glevimp a vezo evel kement a daolioù skourjez a ray deomp skrijal dindan ar bec'h hag hor c'haletaio. Santout a raimp ne domp ken hon-unan-penn, hogen ez omp lodenn en un tiegez divuzul gronnet a-vordilh en-dro deomp, oc'h en em goll betek linenn an dremmwel ; santout a raimp e vefe al laoskaat baradiñ ha goleiñ gant daeroù ar verienegad-se a lagadennoù o parañ warnomp, strinkañ fank ouz hor re garet ; en eneb, fellout a raio deomp mont war-raok, bezañ dellezek eus hon diagentidi evit ma azlammo warno hon oberoù meur evel bannoù luc'h o rodheoliañ o eñvor.

Ar brezoneg hor skoazello da zont da vout tud muioc'h eget ma 'z omp. Siouaz, ar pez a fell ar muiañ, — ur sell war an emsav brezon a zo a-walc'h evit hen diskouez anat, — ar pez a ra diouer deompni, evel ivez d'an darn vrasañ eus an dud, n'eo ket ar meizerez. Dibaot ar re na welont ket ar wirionez



ha na spurmantont ket ar vad da ober ; ar pez a fell, ar youl an hini eo. Pep unan a anavez istor an Diogenez koz. Bale a rae da greisteiz war al leurgêr e-touez engroez e gengeodediz, ur goulou war enaou gantañ en e zorn. « A ! A ! Diogenez sot, petra 'rez gant ur c'houlaouenn dindan lagad an deiz ? Petra emaout o klask ? » —.« Un den, ha ne gavan ket. » Hevelep kont ganeomp e Breiz.

Hogen ar mennerez a zo anezañ e pep den. N'her c'hrouer ket ; n'her c'hresker ket ha kement anezañ a gaver e pep den. Met hen dihuniñ a c'heller, ha kement ha ma karer. Hen disgouskiñ a c'heller evel pep huner, dre hen hejañ, dre her rediañ d'al labour. C'hoant hoc'h eus da vout youlek ? — Grit taolioù youl. Pere ? — Setu amañ unan dreist, pe gentoc'h reoù dreist : studiit ar brezoneg. Rak se n'eo ket trevell un deiz pe ur miz, met ul labour diehan, kendalc'hus, hir-analet ; labour poanius da gentañ, hag a zeu prim koulskoude da vezañ ur gwir zudi en ur venel bepred labour gwirion, skuizus, da lavarout eo, striv ; ha rouez-meurbet ar strivoù hir, unton, n'eus ket d'en em rediañ evit o ober. An hini a studi ar brezoneg en doare a welimp larkoc'h a c'hounezo ur youl greñv, a roio dezañ ar galloud da seveniñ, da c'houde, traoù meur ha da lakaat e vuhez da dalvout a-fonn.

En diwez, ar brezoneg a vezo deoc'h ur skoazell a bouez evit tizout an eürusted, ur vuhez leun. Dirak pep den, ne vern piv e ve, nag e oad, nag e stad, ez en em ziskouez ar vuhez evel un hent ; emañ endeo ouz e heuliañ ha gantañ e ranko kenderc'hel dre heg pe dre gaer war-du ar penn pellañ, hag eñ kollet en dianav. Pep hini a ya drezañ evel ma kar. Darn a vouz

hag a gerz en ur c'hinañ ; darn a zo skuiz atav hag a chom a-sav alies da ehanañ pell amzer a-hed ar c'hleuzioù ; re all a ya war-raok skañvoc'h, met a foran o amzer da zastum, re-bar da vugale, bleunioùigoù dister ha digened hag o weñviñ ker buan ha kutuilhet ; pe fistilhañ a reont diziwez diwar-benn mibiliachoù gant an holl dremenidi. Reoù all, erfin, a gerz gardis, a gammedoù sart, daoust d'an tommder pe d'ar glav ; analañ a reont an aer vat hag ar yec'hed, leun o skevent. Kanañ a reont laouen ; estlammiñ ouz ar maezioù ha tennañ kentel diouz pep tra a welont. Kalonekaat a reont ar re skuiz, o c'honfortiñ gant o c'hoarzoù, c'hwezañ an nerz enno hag o luskañ d'o heul. Ar re gentañ e vint e penn an hent, pinvidik a yec'hed, a ouiziegez hag a nerz. Diskuizañ a raint laouen ha lorc'h enno. Graet o devo ur gaer a gerzadenn.

An den a zo anezañ ur c'horf, ur spered hag un ene. Meur a zoare a zo da sellout ouz ar vuhez ha d'hen intent. Met an hini nemetañ a vefe hael, talvoudek, poellek, denel en ur ger, a oar bravaat bemdez an teir darn-se, ober dezo kreskiñ ha bleuñviñ diehan : an ene, dre seveniñ hon dlead hag ober ar vad ; ar c'horf, dre hen kreñvaat hag hen diorren hag hen gounit. Evit se an hevelep lezenn atav : hini ar striv pemdeziek. Kertri hor bez gant hemañ, hogen reiñ a ra deomp ul levenez dous ha don, ur peoc'h bras a daol skinoù en hor boud a-bez evel ur gwad tomm ha ne rofemp ket anezañ, goude bezañ hen tañvaet, evit ar plijadurezioù an taerañ. Korf, ene ha spered a zle bezañ labouret a-unan hag a-gempouez, rak bez' ez eus ac'hanomp ur boud unan, ha pep hini eus an teir elfenn-se a zo evel kemmesket



ha kenharpet war an div all. Hag, ar pez a zo a bouez evidomp amañ, evel m'hon eus gwelet uheloc'h, eo an dra-mañ : netra ne dalv evit hor spered an « hent brezonek ».

Ar yez a zo mammvro ar spered, sed a zo bet lavaret. Gwir eo. O lenn pe o komz hor yez (p'hec'h anavezimp mat) e verzimp emaomp « er gêr ». Pep ger implíjet a vezo ur c'heneil a adkaver e zremm ger, ur c'hornad-bro karet a adweler hag a zegas deomp da soñj ur bern kounioù, kounioù deomp-ni, eus hon tiegez, eus hor mammvro. En hor yez e santimp ez omp en hon danvez, en hor « bleud », evel ar pesk en em gav eürus ha ouesk e dour e avon hag eno hepken.

Hon enor a c'houlenn groñs e oufemp ar brezoneg. Petra soñjal eus ur Gall, da skouer, a nac'hfe kregiñ en armoù evit respont mouezh e vro ouz e c'hervel war he sikour ? Sellet e vefe, ha gant gwir abeg, evel un treitour hag ur c'hrener, dellezek a zismegañs hag a druez ; ya, a druez ivez evit bout kouezet ken izel. Ha neoaz, petra eo ur bastell-douar gwall-c'hoantaet gant an enebour e-skoaz ene ar vro end-eeun ? Rak evit ur vro, koll he yez eo koll he fersonelez evit gwiskañ unan all, steuziañ ha mont da get. Gouzout a ran ervat ne varver ket diwar chom hep seveniñ an dlead, dreist-holl pa ne red ket war hol lerc'h droukrañs hor c'henvroiz ha pa ouzer ijinus goleiñ ar fazioù dindan digarezioù brav. — Sur a-walc'h, n'eo ket en deiz ma werzas e vro eo e reas Gwesklen gwasañ friko e vuhez. — Bez' ez eo, avat, bezañ hiviziken gant ur saotr ouz an tal, saotr a denn d'an dremmoù teuc'h ha kivijet-se, uzet gant implijdizimplij ar sioù fall ; saotr na c'heller ket kuzat

hag a vez spurmantet gant an holl dud hag a sav doñjer enno, zoken pa davont warnañ. Marteze zoken e vo graet meuleudi deoc'h evit bezañ bet ur « spered-ledan » ha bezañ gouvezet diskregiñ diouz ho kwirioù (hag ho tlead) ; met gerioù gaouiat ha meuleudi doull, re-bar d'an askorn a daoler d'ar c'hi evit hen stagañ ouzimp. Rak goulennit ouz al loaverien-se ha dare e vefent da ober heñvel ouzoc'h : ruziañ a raint gant ar vez, nemet o klevout an aters-se. Ma ne zeskomp ket ar brezoneg e varvo Breiz, ha da viken e tougimp an dizenor-se.

Hor c'halon, eta, hor spered, hon ene, hor youl, hon eürusted hag hon enor a c'houlenn diganeomp anaout hor yez vrezonek.

B. — *Evit Breiz*

Breiz ivez hon asped da studiañ hor yez. Met petra eo Breiz ? — Breiz a zo hor bro, da lavarout eo, tolpad an holl Vreiziz, hor c'henvroiz. Dreist-niver eo ar madoberoù hon eus bet diganto ; ar vuhez, magadur hor c'horf, hini hon ene hag hor spered, teñzor hor perzioù-mat, an diorroadur, ar skoazell, ar siouldded, ar peoc'h, ar berz mat, an eürusted, ar frankiz ; ha ken bras ma tleomp, diouz ret, skuilhañ hor gwad eviti dre garantez ha sentidigez, rak hor mamm ez eo, hogen ivez dre anaoudegez-vat ha dre reizded. Hon dlead eo reiñ dezi en-dro un darnig eus he madelezioù en hor c'heñver, labourat d'he diwall, d'he mirout, d'he c'has war-raok. Hor mad e-unan a c'houlenn se, rak hon tonkadur a zo stag ouz he flanedenn.

Hogen, hep brezoneg n'eus ket a Vreiz. Ar yez eo



chomva ene ar vro, ar c'hevre tanav-diwelus met holl-ret a zalc'h unanet korf ha spered ur vroad. Bez' ez eo ar pep priziusañ e buhez houmañ. Gant he yez, ur bobl a c'hell bepred addont war c'horre ; hep he yez n'eus ken eus ur bobl ha pa vefe e barr he nerz hag ar builhentez-vadoù. Likit kant milion a Vrezoned en ur Vreiz ec'hon evel Europa a-bez, met kant milion a Vreiziz digalonekaet a-grenn. Kent pell e vezint divreizekaet ivez. A-barz nemeur o devezo kemeret ur sevenadur nevez. Korfoù bev ho pezo, bev-mat zoken, mibien da Vreiziz ; kuit a Vrezoned avat ha kuit a Vreiz kenkoulz all : ene ar vro a vezo bet nijet er-maez.

En eneb, lazadegit hon holl genvroiz nemet pemp kant, poulzit ar re-mañ, truilhennek ha chadennet, da oueled strad ul lestr a gasot e kreiz an donvor. Mar dalc'h an dud-se o ene start hag o emskiant dihun, ma viront teñzor sakr o yez, ene ar vro a zo c'hoaz ganto, kuzet en o askre, paour kaez labous brevet gant ar stourmad, e eskell pounneraet ha dibluet gant ar reklom, ken ne c'hell ken en em zougen war an avel, tamolodet warnañ e-unan hag o krenañ gant ar riv. Ar pemp kant korf-mañ digig, chadennet, torret ha noaz, peogwir e vodennont ar yez, a zo padal ar skrin o virout ar maen prizius dreist ar re all, an hini kaerañ, meudadig poultrennheol oc'h enderc'hel atav dazoned ar vro, evel ar c'hreunennig morzet e douar skorn ar goañv hag a zasorc'ho, avat, e koulz an nevez-hañv evit peurc'hlazañ war an dachenn. Rak hep yez vroadel n'eus ket a vroadelez.

Hogen ar yez
a vag ar garantez-vro,

a warez he frankiz da bep bro,
a vir he fersonelez,
a ziskuilh hec'h ene,
a zalc'h unaniez etre he bugale,
a zo ar stivell e strink diouti he finvidigez speredel.

Ene Breiz a zo gwall-glañv, rak yez Vreiz a ya da goll tamm-ha-tamm evel gwad o tiverañ diouz ur c'horf gloazet. Spis hag anat eo hon dlead : adkemer ar yez-se o vont kuit, hec'h adtommañ ouz hor brennid, ober anezi hor yez. Neuze ez adkavo hor mammvro kened, nerz ha yec'hed, rak pep unan ac'hanomp a zo un ezel eus he c'horf.

### K. — *Evit ar bed*

Mont a rin pelloc'h, pegen souezet bennak e vefec'h da genta-holl : ar bed e-unan hor c'houvi da bleustriñ war hor yez hag hor sevenadur.

An den a vez ganet hag a vev en un tiegez ; e sternnatur eo, ret-holl, hogen skort avat. Ar vro a zeu evit reiñ dezi ar galloud da greskiñ e vuhez er frankiz hag ez klok. Met ar broadoù o-unan n'int ket evit bevañ pep hini diouz he zu. Bez' ez eus anezo evel un niver a diegezioù bras lodennet etrezo gorre ar bed ; hini ne gav enni, nag e-keñver an danvez, nag e-keñver traoù ar spered a-walc'h evit ober brud evel ma tere ; pep unan he deus ezomm muioc'h-mui eus ar re all. En em glask a reont, n'eus forz a be liv e ve o c'hroc'hen. Santout a reont enno ar c'hoant, al lusk-natur koulz hag ar ret, en em skoazellañ, rannañ etrezo o finvidigezioù, bevañ kichen-ha-kichen evel gwir geneiled, o kaout holl an hevelep orin ha galvet holl d'an hevelep finvez.



Mar fell deomp degas d'ar bed ar madoù emañ o c'hortoz diganeomp, e rankomp en em ziorren hervez hon hengounioù, hon doareoù, hon temz-spered, lakaat da dalvezout hor galloudezioù prevez, gounid hon ene hag, evit se, hor yez hag a zo moul hor spered. Neuze e vimp gouest da zezougen da emglev ar broadoù pinvidigezioù diseurt, digavadus e lec'h all, pinvidigezioù a zo war un dro ar re a c'hellomp krouiñ ar gwellañ hag ar founnusañ, peogwir hon eus-ni ar binvioù a-ratoz d'hen ober. Ret eo d'ar bed dastum perzioù-mat an holl evit ma vo sevenet e ezommoù. Pep pobl evel pep den he deus he re dezi hec'h-unan. Bezomp eta ni hon-unan, lakaomp da dalvout pep mad a zo ennomp, ha neuze e vezimp Breiziz vat, Europiz vat ha keodediz vat eus ar bed.

Pep tra a youc'h deomp deskiñ ha gouzout ar brezoneg :

> Hor mad,
> Salvidigez hor mammvro Vreiz,
> Ampled ar bed.

E berr, un dlead hag ur ret eo deomp gouzout ar brezoneg dre ma 'z omp krouet Brezoned.

*
* *

Evit klozañ an abegoù-se, ne oufen ober gwelloc'h, a gav din, eget eilskrivañ un nebeut linennoù digant hor mistri Meven Mordiern ha Roparz Hemon.

Aliañ a rafen ivez hor c'henvroiz yaouank, studierion war hor yez, d'o adlenn ur wech an amzer. Hor startañ disentezioù o-unan a vlota tamm-ha-tamm ; nebeut-ha-nebeut ez eont diwar wel hor spered, a-

wechoù betek steuziañ. Hon natur a gar kemmañ evit kavout nevez. Skuizañ a reer o terc'hel peg atav en un dra, ha koulskoude, ret eo ; fallgaloniñ ivez. Setu perak eo mat en em adlec'hiañ ur wech ar mare rag-enep-kaer d'ar pal hon eus graet hor menoz da dizout. Dalc'homp soñj : lezenn veur ar bed-mañ eo ar striv. An nebeut linennoù da heul a roio deomp kalon hag hon adtaolo war an hent bras heoliet.

« *Ar yez eo ar c'hevre oc'h unaniñ an dud vev a ra ganti, hag an ere ouz o stagañ ouz an holl remziadoù tremenet o deus graet implij anezi, betek ar re bellañ diouzimp e Hen-amzer an Istorvez. Ar yez a zo eta un dra sakr ha santel bet legadet deomp gant ar milmiliadoù a gadourien o deus stourmet evit Keltia hag evit Brittia abaoe derou kentañ hen-amzer an Istorvez.* » M.M.

« *Ar yez, an nerzusañ eus an holl liammoù hag ar pouezusañ eus an holl draoù a zo er bed, pa 'z eo gwir emañ ar yez ar moul eus soñjezonoù mab-den.* » M.M.

« *Ret d'an holl Vreiziz desket meizañ o dlead e-keñver ar yez. Ra zeuint da sellout ouz ar brezoneg evel hor yez n'eus nemeti, ha diouztu.* » R.H.

« *Brezoned omp dre ma komzomp brezoneg, ha ma paouezomp da gomz brezoneg evit gallegañ, holl dud ar bed hol lakay e niver ar C'hallaoued.* » M.M.

« *Evit bezañ gwir Gelt, Kelt penn-da-benn, n'en deus ar Brezon nemet mont dre an hent brezonek.* » M.M.

« *Brezon da gentañ : labourat d'en em wellaat dre an hent brezonek, ha drezañ hepken, reiñ sikour d'ar re all d'en em wellaat dre an hevelep hent, mar*



*gellomp, setu petra a zo dindan Brezon da gentañ.* » M.M.

« *Kinnigañ a ran d'ar vrezonegerien yaouank emskiantek, a-unan gant ar Stourmer koz Frañsez Vallee, ar reolenn-labour-mañ : « Yez, deskadurez ha sevenadurez da gentañ ! » a dle bezañ klevet evel m'hen klevomp hon-unan : « Deskadurez ha sevenadurez dre ar yez ha dre ar yez hepken.* » M.M.

« *Kement a vez graet er-maez eus ar brezoneg, — n'eus forz pegen mat e vefe « intansion » an oberer — a dalv hepken da frankaat, da ledanaat ha da wasaat an toull-freuz graet gant ar galleg e yez ar vro.* » M.M.

« *Ur wirionez anat eo m'eo aner deomp labourat evit ar brezoneg ma ne stourmomp ket ouz ar galleg war un dro. Stourm ouz ar galleg e Breiz-Izel eo un dlead. Stourm ouz ar galleg e pep doare na vo ket a-enep ar reiz.* » R.H.

« *Arabat bezañ kizidik pa labourer war dachenn ar brezoneg. Da zeskiñ hon eus an emhobregonekaat, an emgaletaat, ar peurziseblantaat ouz kement a lavar hag a ra an dud youlet-fall, dall, aheurtet, briz-desket ha striz-speredek. Vad ebet da c'hortoz diganto.*

*Ret eo deskiñ a-wechoù labourat digenvez, hep ger kalonekaus a-berz den. Setu ur wirionez desket deomp dre ar skiant-prenet diwar an Istor : adsevel, salviñ ha skignat a reer ur yez dre ober ganti dalc'hmat, e pep pred hag evit pep tra ; n'eo ket dre ober gant ur yez all.* » M.M.

« *Saveteet e vo Breiz en deiz m'hor bo krouet daoust d'an holl hag a-enep d'an holl ur vuhez vroadel e Breiz ; en deiz m'hor bo desket d'hor c'henvroiz*

*lenn ha skrivañ hor yez ; en deiz m'hor bo displeget dezo hon istor ; en deiz m'hor bo gwellaet hor yez, graet hol lennegez, savet hor skoliou gant hor mistri hag hol levrioù paeet gant hon arc'hant ; en deiz m'hor bo digoret hag uhelaet a-walc'h speredoù hor c'henvroiz d'o lakaat da vezañ ur bobl dishual e pep tachenn eus ar vuhez, buhez ar c'horf hag an ene.* » R. H.

« *Sevel kevredadoù studiañ, labourat, prezeg ha kenteliañ e brezoneg, kevredadoù ledañ skiantoù pe anaoudegezioù.*

*Yez unvan ouz yez unvan, kevredadoù labourat ouz kevredadoù labourat ; an trec'h a zo e penn diwezañ an hent-se.*

*An holl labourioù-se a c'hell bezañ kaset da vat gant prevezidi dre en em gevredadiñ kenetrezo.* » M.M.

« *Dibabomp el labour a zo da ober al lodenn a blij deomp ha stagomp ganti ha dalc'homp ganti betek ar marv daoust da c'hlabousadeg an dalled.* » M.M.

« *E kement lec'h ma c'hell bevañ, bleuniañ hag en em astenn ar brezoneg hag ar vreizadelez, emañ Breiz.* » M.M.

## II. — PENAOS DESKIN BREZONEG ?

Meur a zoare a zo da zeskiñ ur yez, tost kement ha ma 'z eus a zeskidi. Pep unan en deus e berzioù evel e dechoù-spered. Hemañ a zesk buan, hennez gant daelig. Unan dre e eñvor, unan all dre e veiz. Darn a zalc'h koun eus ar pez o deus gwelet, reoù all, en eneb, a vir gwelloc'h en o empenn ar pez o deus klevet. Derez an anaoudegezioù ivez a c'hell kemmañ hervez an dud. An neb a oar endeo meur a yez a studio disheñvel diouz an hini na gomz nemet prezeg e gavell ; ar c'hentañ a c'hello ober keñveriadurioù dic'hallus d'an eil, ha meur a wech, a-walc'h e vo dezañ lenn ur ger pe intent ur reolenn evit o anaout da viken. Hiniennoù o deus ar gounid bras da studiañ dindan ur c'helenner, re arall a rank labourat o-unan-penn. Ne vern. Ar furnez hag ar poell a c'houlenn digant pep unan en em gemer evel m'emañ, gant e zonezonoù-natur hag e duioù-labourat ha lakaat anezo da dalvout ar gwellañ ma c'hello.

Anv a vez klevet a-wechoù, dreist-holl digant an embannerion-levrioù a glask prenerion d'o marc'hadourez, eus gizioù-deskiñ burzudus, evit an deskad evel dres. Klevet hoc'h eus komz moarvat eus « ar saozneg hep poan », « ar germaneg hep poan », h. a. Ne fell ket din tamm ebet nac'h ar perzioù-mat a c'hell bezañ gant al levrioù-se. Met hepken, e kavan re vrav o anv, re vrav evit bezañ gwir. Ne gredan ket e c'hellfed deskiñ ur yez bennak hep poan. Ret eo strivata evit dont a-benn da vestroniañ ne vern pe yez, ha striv a dalv peurliesañ kement ha poan. An holl zoareoù-labourat n'int ket ken spletus an eil hag egile, gwir eo ; darn a gas war-raok buanoc'h eget ar re all. Hogen n'eo ket a-walc'h kaout levrioù mat. Ret eo kemer ar boan da studiañ a-zevri ha keit amzer ha ma 'z eus ezomm. Al labour, ar striv da gentañ, eta. Ne lavaran ket : « Ra vezo ar striv hepmuiken », met gantañ e teu ar pouez brasañ. Gallout a ra, evit ul lodenn vras, ober e-lec'h ar perzioù all er studi, hag ar re-mañ hep ar striv a zo peuz-didalvez. Gwelloc'h e vefe labourat start hag

a-strew eget anavezout un doare-embreger peurvat hag implijout anezañ nebeut pe damm.

Tachenn ar yez vrezonek a zo divent. Sur a-walc'h co c'hoarvezet deoc'h, ur wech bennak, follennata geriadur Vallee. Plijadur ho poa o welout penaos e c'heller diskleriañ en hor yez ur bern gerioù, hag un dudi e oa evidoc'h ober anaoudegez gant troioù-lavar niverek ha saourus. Met, marteze, e save ennoc'h un tamm melkoni ha tristidigez, ma ne oa ket di-c'hoanag : n'eo ket dreist galloud mab-den deskiñ buan a-walc'h ne vern pe yezadur, hogen piv a c'hello sankañ en e spered an holl vannadoù-gerioù-se oc'h en em astenn war bajennoù a-gantoù ? Ha c'hoaz n'eo ket klok, war hañval, hor geriadur bras, peogwir emañ an Aotrou Vallée oc'h embann ur stagadenn.

Evit gwir, e brezoneg evel e pep yez, ez eus meur a yez ; an hini a c'heller envel ar yez voutin, anavezet gant an holl vrezonegerien, gant den ar c'hêriou koulz hag an hini diwar ar maez, implijet gant ar paotr saout hag ar mezeg ; talvezout a ra da c'houlenn an hent, da brenañ un tamm bara, da gomz eus an amzer, en ur ger, da ziskleriañ holl ezommoù ar vuhez pemdeziek ; ne bleustr nemet war an traoù hollek. E-kichen, avat, e fonn un niver a yezoù all, unan evit pep micher, evit pep dere eus ar gevredigez : evel-se e kaver yez ar c'houer, ar mezeg, ar micherour, ar beleg, ar prederour, ar gwiraour, ar skiantour, h.a. h.a., pep unan o kaout he geriadur diouti hec'h-unan, met an holl o c'haoliñ diwar gef ar brezoneg boutin. N'heller ket o gouzout bloc'h. Ar pez a zo ret deomp eo anaout ervat ar yez voutin hag hini hor micher-ni ; tamm-ha-tamm, goude, hervez an ezommoù hag an degouezioù, hor



bo tro da zeskiñ lodenn pe lodenn eus ar re all, ar muiañ anezo a vo ar gwellañ, dreist-holl eus ar re dostañ dre an danvez, dre an dachenn pleustret warni, ouz hini hor micher. Setu aze bevennet ar pez a c'hellfed envel hon tachennad-vrezoneg. Ar pal da dizout evidomp eo dont da vout barrek da zisplegañ hor menozioù sklaer, reiz, flour, brezonek, brelzek en hor brezoneg-ni, hini hon tachennad ; da lavarout eo : intent ar brezoneg klevet pe lennet ganeomp ha diskleriañ hor soñjennoù dre gomz ha dre skrid. Evit-se e rankomp anaout un niver bennak a c'herioù ; gouzout ar yezadur, da lavarout eo penaos implijout ha kenstagañ ar gerioù-se ; troioù-lavar, da lavarout eo doare dibar d'ar brezoneg da zisplegañ traoù 'zo ; lenn, da lavarout eo gwelout lakaet da dalvout reolennoù ar yezadur ; komz, ha skrivañ, da lavarout eo bezañ barrek da ober implij anezo d'hon tro. Emaomp o vont da welout penaos studiañ an traoù dishenvel-se.

Mat e vefe, a-raok, degas da goun un nebeut alioù bras :

*a*) Studiañ bemdez ar brezoneg.

Evit mont war-raok en anaoudegez ur yez, eo ret pleustriñ warni bemdez, muioc'h pe nebeutoc'h diouz m'hor bez amzer ; arabat e vefe lezel dervez ebet da dremen hep hen studiañ un tammig. Gwell eo gouestlañ d'ur yez dek munutenn bemdez eget un eurvez hanter pe ziv ar sizun. Kenreizañ, eta, e vuhez hag e labourioù e doare da gavout, mar geller, ur pennad-amzer da reiñ bemdez da studi ar brezoneg.

*b*) Implijout ervat ar pennadig-se, da lavarout eo labourat neuze hep koll amzer.

*k*) Klask ober mat kentoc'h eget buan ha kalz.

Ar perz a dalv atav muioc'h eget ar c'hementad. Ur bajennad yezadur desket gant aked ha gouvezet mat a zo gwelloc'h eget teir bras-desket.

Ha bremañ penaos implijout an tamm-amzer roet d'ar brezoneg ?

— Pe hoc'h eus ur c'helenner ; grit diouz e alioù ; sevenit al labour a ro deoc'h hag en doare m'hen goulenn diganeoc'h. Mar chom amzer c'hoaz ganeoc'h da c'houde, neuze e c'hellot heuliañ ar pez a zo lavaret amañ da heul.

— Pe eo ret d'eoc'h studiañ hoc'h-unan-penn. Unan a zaou :

*a*) Pe ne ouzoc'h tamm brezoneg. Ar gwellañ evidoc'h eo kemer levrioù mat evel yezadur Vallée pe al labourioù deskiñ brezoneg savet gant Roparz Hemon hag o studiañ. E pep kentel ho pezo gerioù ha reolennoù-yezadur da zeskiñ, pennadoù da lenn ha da skrivañ. Evit pep unan eus ar poelladoù-se e c'hellot aes-tre ober evel m'emañ displeget amañ a-is.

*b*) Pe hoc'h eus hepken da beurzeskiñ ar brezoneg. Setu petra da ober.

A. — *Gerioù.*

Pere da zeskiñ ?

Na eilskrivit ket rolladoù hir a c'herioù kemeret heul-da-heul en ur geriadur.

Deskit kentoc'h ar re a gavit en ho lennadennoù hag i dianav deoc'h pe veizet amsklaer ganeoc'h. Gerioù ar geriadur a zo pounner, divuhez, mut ; re ur frazenn a zo bev. Skeiñ a reont ar spered ha komz outañ. Ar frazenn a-bez a resisa o ster hag a ro skoazell evit derc'hel koun anezo. Bep gwech m'o



adkavomp da c'houde, ec'h en em ziskouezont evel dremmoù anavezet. An destenn m'hon eus o gwelet da gentañ a zo steuziet ; kenderc'hel a ra padal d'o dougen, hep gouzout deomp.

Penaos o deskiñ ?

Meur a zoare a zo.

Tud a ro ali da droc'hañ paperennoù bihan kenvent. War un tu anezo, skrivañ ar ger brezoneg ; war an tu all an droidigez c'hallek. Lakaat anezo en ur voestig. Bemdez, kemer unan-hag-unan un niver bennak anezo. Ar re a c'heller treiñ diouztu, o lakaat en un eil voestig ; ar re a dermomp war o zalvoudegez, o lezel er voest kentañ. Ur wech bep sizun, adwelout follennoù an eil voest ; m'hon eus ankounac'haet ster ur re bennak, o adlakaat er gentañ boest.

Un doare all eo skrivañ ar gerioù en ur c'harnedig. Teurel bemdez ur sell war un niver bihan anezo hag a ouzomp dija, ha diuz evit an devez pevar pe bemp nevez ha dianav. Lezel ar c'harnedig digor war ur c'horn eus an daol-labour hag ur wech an amzer, da skouer a-raok kuitaat ar gambr diwar abeg pe abeg, ober un taol-lagad warno. Evit o deskiñ, troellañ anezo en hor soñj ha gwelout en hor spered an traoù meneget ganto ; sevel frazennoùigoù berr-tre ganto ; implijout anezo gant ar ger-mell evit deskiñ o reiz ; arabat ankounac'haat o liester. Bezet ar ger « *kaz* » da zeskiñ. Gallout a rit lavarout : « *Setu amañ ur c'haz ; ar c'haz-mañ a zo du ; kizier va amezeg a zo aonik* ». Antronoz, adwelit ar gerioù-se. Ar re a ouzoc'h mat bremañ, grit gant ho kreion ur pik dirazo, hag e c'hellot o lezel da gousket e-pad un nebeut deizioù. Bep sizun, adwelit ar gerioù piket-se ; ar re c'houvezet c'hoaz, hirait o fik da un tiredig hag

e c'hellot o dilezel evel desket da viken ; en eneb, ar re hoc'h eus disoñjet o ster, diverkit ar pik diwar o raog.

Buan a-walc'h, pe a-benn hir pe hiroc'h, e c'hoarvezo na gavot ken pe hogos a c'herioù dianav en ho lennadennoù. Neuze e c'hellot digeriñ ur geriadur ha mediñ ar gerioù a blij deoc'h o deskiñ ; met, kentoc'h, kemerit ul levr evel ar « *Gerioù gallek ha brezonek reizet dioc'h ar ster* » gant Abherve ha pleustrit warno. Talvoudus-bras e vo deoc'h, rak eno e kavot ar pennañ heñvelsterioù hag ar gerioù ret evit gallout komz diwar-benn an holl draoù en divizoù pemdeziek.

B. — *Yezadur.*

Diziouerus eo anaout ar yezadur ha betek en e vunudoù evit lakaat da dalvezout holl binvidigezioù hag arlivioù ur yez.

Un doare mat evit hen deskiñ eo diverrañ anezañ war e hed en ur c'harnedig. Na rit ket al labour-se en un taol, met nebeut-ha-nebeut. Lezit a-gostez ar reolennoù a anavezit mat-tre hag a gavit ken eeun m'eo a-walc'h deoc'h bezañ o meizet ur wech evit derc'hel soñj anezo da viken. Ar re all, berrait-i, ne lavaran ket evel m'emaint displeget el levr-yezadur, met evel m'o c'homprenit, ar fraesañ hag en nebeutañ a c'herioù ar gwellañ, gant arouezioù hepken, mar gallit, ha kentoc'h e stumm taolennoùigoù. Echu an trevell-se, adwelit bemdez ur bajennad pe ziv eus ho karnedig. Adlennit bemañ en doare-se ken na anavezot peurvat rac'h e endalc'had. Diwezatoc'h, studiit ar yezadurioù klokañ a c'hellot da gavout.



Arabat ankounac'haat ez eo ar rakgerioù hag ar gourfenngerioù ul lodenn a bouez dreist er yezadur. (O c'havout a reer, da skouer, e geriadur bras Vallee, kentskrid, p. XV — XLI).

K. — *Troioù-lavar.*

Eostit ivez an troioù-lavar a gejot ganto a-dreuz lenn. I a enlouc'ho en ho skridoù hag en ho komzoù ar siell vrezonek, a zesko deoc'h penaos soñjal ha santout en hor yez ; en ur ger, a roio d'ho spered ar pleg hag ar stumm brezon.

Setu penaos e c'hellfec'h o deskiñ mar kirit. Kemerit ur follennig-paper ; plegit hi e daou. War an enebenn gleiz, skrivit an troioù-lavar, unan war bep linenn ; war an hini a zehou, kentoc'h eget an droidigez (ne c'heller ket o zreiñ ez resis hep kemmañ o zalvoudegez) likit o c'hevatalioù gallek pe ur ger bennak a zamvenego deoc'h o ster. Evit an darn vuiañ anezo, a-walc'h e vo o skrivañ e brezoneg. Serrit houmañ en ur c'holoenn baper-kaot (anezi un tamm kartoñs pleget e daou hag a vent gant ar follenn, nemet un disterig brasoc'h) hag hel likit en ho chakod. Kerkent hag ho pezo ur vunutenn da ziouerin, taolit ur sell war an troioù-lavar. Evit o studiañ, na glaskit ket o deskiñ dindan eñvor, met klaskit meizañ war-eeun o zalvoudegez ha likit da sevel ennoc'h ar menozioù hag an trivliadoù a engehentont. Ar remañ, diwezatoc'h, pa adtarzint ennoc'h, a c'halvo anezo o-unan an troioù-lavar pe a raio deoc'h sevel re arall heñvel outo.

Gallout a rafec'h ivez, mar doc'h perc'henn d'al levrioù brezonek a lennit, islinennañ gant kreion al

lavarennoù a blij deoc'h hag, ur wech an amzer, follennata buan al levrioù-se hag adwelout an troioù-lavar. Nemet e vefe mat neuze gortoz a-raok, ken na oufec'h dija un niver mat anezo, evit mirout na vefe ar pajennoù holl-varrennet gant taolioù-kreion.

D. — *Lenn.*

Petra da lenn ?

Daoust m'eo bihan al lennegez vrezonek lakaet e kemm gant lennegez ar yezoù bras, re ec'hon eo c'hoaz evit ma c'hellfec'h he c'hemer en he fez evel danvez-studi e-keñver ar yez. Amañ evel evit pep tra, ez eus un diuz da ober. Koumanantit d'an holl gelaouennoù ha kelc'hgelaouennoù embannet e brezoneg. Sikour a reot anezo da vevañ ha da adsevel hor sevenadur. Lennit i pa ho pezo amzer e-doug an devez. Kalz a draoù a zeskot hag e c'hellot kemer perz e buhez-spered hor Bro. Met lezit gant pep hini an dalvoudegez he deus. Pep unan he deus he mennad hag he c'hornad-tachenn da zifraostañ.

E-pad ar pennad-amzer a root bemdez da studi hor yez, lennit dreist-holl ar wellañ skrivagnerien vrezonek. Lennit da gentañ ar skridoù savet e brezoneg eeun. Pa viot deut a-benn d'o lenn plaen, d'o c'hompren aes hag hep goulenn alies skoazell digant ar geriadur, e c'hellot stagañ gant al levrioù diaesoc'h, levrioù diwar-benn al lennegez hag ivez diwarbenn ar skiantoù. Na ankounac'hait ket ar « *Skella Segobrani* » nag al levrioùgoù anvet « *Notennoù diwar-benn ar Gelted koz* » (1). Pep Breizad desket a

(1) Adembannet e vint dizale. — (Notenn lakaet gant Gwalarn).



zlefe bezañ o lennet. Bez' ez eus anezo unan eus ar gwellañ binvioù evit tizout un anaoudegez don ha ledan eus ar brezoneg.

Penaos lenn ?

Lenn gant evez. Amañ dreist-holl ez eus da dennañ da ober mat kentoc'h eget buan ha kalz.

Setu amañ un doare-lenn a c'hellot heuliañ, mar plij-eñ deoc'h. Lennit da gentañ ur frazenn penn-da-benn evit kompren ar ster anezi. Klaskit er geriadur ar gerioù na veizit ket mat ha skrivit i war ho karnedig-gerioù, gant o reiz, o liester hag o zalvoudegez e galleg. Eilskrivit ivez ar pennañ gerioù kevrennek diwar ar gerioù-se, ar re bennañ hepken, rak arabat eo re gargañ, re luziañ ho karned-gerioù nag ho penn kennebeut. Evit ar gerioù kevrennek a gavit en ho lennadenn, digenelfennit anezo ha klaskit gwelout o ster gant skoazell ar c'henarroud a-raok mont d'o gwiriañ er geriadur. Mar bez implijet ur reolenn na anavezit ket mat, goulennit kelenn bep gwech digant ho levr-yezadur. Notennit ivez an troioù-lavar nevez.

Goude-se, adlennit ar frazenn, o troc'hañ anezi e bommoùigoù hervez ar ster, ha lakit an darnoù-frazenn-se da ganañ, da hekleviñ, da zasseniñ en ho penn dre ho skouarn. Kement-se a vezo ur skoazell vras deoc'h pa skrivot e brezoneg, rak kement-se a zesko deoc'h sevel ho frazennoù, evel dre bleg-natur, a lodennoù frammet-start hag en un doare breizek. Kemeromp ur skouer. Setu amañ c'hwec'h linenn eus an Notennoù diwar-benn ar Gelted koz (Levrenn X, p. 32) « *Tiez a bep ment e oa tiez ar Gelted. Ar re zivoger n'hellent ket bezañ bras-bras. Kledourennoù n'oant ken, graet a skourroù hag wialennoù*

*gwevn. An tiez-dindan-zouar n'eus nemeto a gement o deus lezet war o lerc'h roudoù don a-walc'h ma c'helljed anaout diouto peuz difazi ment o mogerioù* ». Lennet hoc'h eus, eta, ar frazenn gentañ (pe an arroud penn-da-benn, mar kirit) evit kompren ar ster. Adkemerit eñ bremañ, rannet e darnoù diouz ma c'houlenn ar frazenn hec'h-unan : « *Tiez a bep ment* (azlavarit « *tiez a bep ment* » evel pa vefe c'hwi eo a gomzfe evel-se, evel pa vefe c'hwi aozer ar bomm-frazenn-se) / *e oa tiez ar Gelted* (*e oa tiez ar Gelted*) / *Ar re zivoger* (*ar re zivoger*) / *n'hellent ket bezañ bras-bras* (*n'hellent ket bezañ bras-bras*) / *Kledourennoù n'oant ken* (*kledourennoù n'oant ken*) / *graet a skourroù* (*graet a skourroù*) / *hag a wialennoù gwevn* (*hag a wialennoù gwevn*) / *An tiez-dindan-zouar* (*an tiez dindan-zouar*) / *n'eus nemeto a gement* (*n'eus nemeto a gement*) / *o deus lezet war o lerc'h* (*o deus lezet war o lerc'h*) / *roudoù don a-walc'h* (*roudoù don a-walc'h*) / *ma c'helljed anaout diouto* (*ma c'helljed anaout diouto*) / *peuz-difazi* (*peuz-difazi*) / *ment o mogerioù* (*ment o mogerioù*) /. Gallout a rit lenn a vouez uhel pe etre, ur wech pe ziv, pep darn frazenn. Bez' e vo ur poellad mat-tre d'ho lakaat da gomz aesoc'h e brezoneg.

Buan a-walc'h n'ho pezo ken nemet lenn ar frazennoù ur wech kentañ evit meizañ o ster.

E. — *Skrivañ.*

Stagit da skrivañ e brezoneg kerkent goude bezañ lennet. Ho spered en devo adc'hounezet un dro-aozañ brezonek hag ar gerioù a fonnaio ouz beg ho pluenn.

Diwar-benn petra skrivañ ?



Ne vern. Diwar-benn ar pez a blij deoc'h. Displegit e brezoneg ar soñjoù a dremen dre ho spered. Pe diskuilhit ho menozioù a-zivout ar pez emaoc'h o paouez lenn. Un dra vat c'hoaz : addanevellit d'ho tro ha diouz ho toare ar pez hoc'h eus lennet. An dra diwezañ-mañ en deus meur a splet : ober deoc'h skrivañ diwar-benn an testennoù ar re zisheñvelañ ; reiñ deoc'h implijout un tamm mat eus ar gerioù, troioù-lavar, skeudennoù emaoc'h o paouez gwelout hag evel-se, o enlouc'hañ don en hoc'h eñvor.

Penaos skrivañ ?

Amañ c'hoaz, grit gant aked, ha ra vezo no kerstur : « mat kentoc'h eget kalz ».

Skrivit war-eeun e brezoneg. Mar chomit berr, mar deo luziet ha diresis ho soñjoù, kemerit un tamm paper ha sklaerait i e galleg. Deuit en-dro neuze d'ho skrid brezonek ha displegit ho menozioù spisaet. Implijit atav ar ger resis ; mar ne zeu ket, klaskit eñ gant preder er geriadur. Bezit eveziek-bras da virout da bep ger ar ster resis a zo dezañ. Na glaskit ket re abred sevel gerioù nevez, dreist-holl gerioù micherek ; war dek doare d'hen ober, n'eus nemet unan hag a vefe mat. Dreist-holl bezit garv, didruez, digernez ouzoc'h hoc'h-unan e-keñver ar reizskrivadur. Bewech ma termit war an doare resis da skrivañ ur ger, kit d'ar geriadur, ha pa vefe evit ar gantvet gwech. Sellit evel ur vez hag un dizenor ober ar fazioù disterañ en doare-skrivañ. Kement hini a skriv direiz a zo da deurel fae warnañ, rak n'eus digarez ebet d'e zidamall.

P'hoc'h eus graet un dek, pemzek, ugent linenn evel-se, adlennit, difaziit, reizit, flourait ho yez.

Adwelit er yezadur ar reolennoù hoc'h eus lakaet da dalvout en un doare arvarus.

Pa ouiot skrivañ dek linennad reiz, e viot barrek da sevel pajennadoù ken difazi all.

F. — *Komz.*

Gouzout skrivañ mat a zo ar gwellañ hent evit gouzout komz mat. Met an daou dra-se a van diforc'h Ret eo lakaat kemm etre an divizoù pemdeziek hag ar prezeg dirak an holl. An hini diwezañ-mañ n'hon eus ket da studiañ amañ. Gallout a reer hel lakaat heñvel ouz ar studiadennoù lennet a vouez uhel pe desket dindan eñvor ha diskleriet.

Gwelomp kentoc'h ar c'haozeadennoù boutin. Evit dont da vezañ gouest da zisplegañ ervat ho menozioù en hor yez :

*a*) Lennit brezoneg a vouez uhel pe etre, ar muiañ ar gwellañ. An dra-se a voazo ho skouarn ouz sonioù ar yez, a wevnaio ho teod hag a blego anezañ da zistagañ fraez ha gant aezamant ar soniadoù keltiek. (Sellout uheloc'h ouz ar poellad D. — *Lenn*).

*b*) Komzit brezoneg, an aliesañ ma c'hellot, a vouez izel (pe a vouez etre p'en em gavit hoc'h-unanpenn), ouzoc'h-hu, ouz al loened, an traoù. Savit frazennoùigoù berr hag aes diwar-benn pep tra a welit : un ti, un daol, ul labous, ur c'harr, ur maen, h.a. evel : « *Biskoaz ne welis brasoc'h ti ; setu amañ un daol bevarzuek hag unan gelc'hiek ; ar gwennilied a nij uhel...* » Tamm-ha-tamm e teuio aes deoc'h hag e kemerot ar boaz da zisplegañ ho kealioù ha da soñjal dre natur, da huñvreal zoken, en hor yez.

Gouestlañ a c'hellfec'h ur pemp munutenn bennak goude ho lennadennoù brezonek da sevel diwarno frazennoùigoù berr. Bezet ar c'homzoù-mañ emaoc'h o paouez lenn : « *Paeañ gwirioù a ranke ar varc'hadourien d'ar pobloù ma tremenent war o douaroù.* » Aes eo aozañ : « *Ar frazenn-mañ a zo berr a-walc'h ;* « gwirioù » *a zo ur ger lies ;* « ranke » *a zo anezañ ur verb en amzer dremenet ; a bep amzer ez eus bet marc'hadourien o redek dre ar broioù evit ober kenwerz.* »

Evel dres, bep gwech ma c'hoarvez ganeoc'h bezañ e ser brezonegerien, komzit ganto en hor yez, ar muiañ ar gwellañ. Grit foeltre kaer ma lakait ho kendivizerien da vousc'hoarzin, da c'hoarzin goap zoken, gant ho lavarioù iskis pe iskisoc'h, pounner ha fallik. Grit diouz ho kwellañ. Reisaat a raio ho prezeg tamm-ha-tamm, gant ma taolot un tammig evez en ur genderc'hel da studiañ. Dalc'hit soñj eus an dra-mañ : evidomp bremañ, gwelloc'h eo brezoneg fall eget galleg. Un enor eo evit ur Breizad balbouzat brezoneg diouz e wellañ, ha pa vefe un den pevar-ugent vloaz. Mar komzit brezoneg dre-holl hag e pep lec'h, gant poell, furnez hag emskiant, e tiskouezot n'eus ket ac'hanoc'h ur penn meveliet, hogen ur soudard leal o stourm en emgann evit ar vro ; a-benn neuze e viot ur Breizad meur, ur Breizad a vo ur skouer evit Breiz a-bez.

Ha c'hwi, diwezatoc'h, na rit goap morse d'ur c'henvroad o teskiñ hor yez ma komz fallik ha ma ra fazioù daoust dezañ. Ur pec'hed e vefe a-enep an nesañ hag a-enep Breiz.

### G. — *Treiñ e brezoneg.*

Sevel troidigezioù en hor yez a zo dezañ un tu-gounid hag un tu-koll, spletoù ha tuioù-fall. Ne gomzan ket amañ eus an treiñ divizoù bihan diwar ur yez e brezoneg ; ur poellad ret eo pa groger gant studi pep yez ; met eus an troidigezioù diaes a-walc'h hag a c'houlenn bezañ ampart a-walc'h war ar brezoneg.

Ar frouez degaset gant an treiñ eo rediañ, evit livañ betek en e vunudoù ar skrid estren, da beurbrederiañ war dalvoudegez resis ar gerioù brezonek kevatal, pouezañ an heñvelsterioù ha klask an doareoù disheñvel a c'hell bezañ da implij en hor yez gerioù pe droioù-lavar 'zo. Bez' e c'hounezer evel-se un anaoudegez don eus ar brezoneg.

An tu-koll eo e teuomp tamm-ha-tamm, hep gouzout deomp, da dreiñ ger-evit-ger e brezoneg ; da zilezel an doare-soñjal brezonek, da gomz ar yez estren gwisket hepken e brezoneg.

Setu perak e vefe gwell, d'am meno, kemer da gentañ ar brezoneg da yez-diazez evit hen studiañ, da lavarout eo, klask meizañ war-eeun ar brezoneg ; gortoz hen anaout mat a-walc'h a-raok stagañ gant ar seurt troidigezioù evit bezañ barrek da dennañ ar mad diouto hep riskl.

#### *An Arouezioù.*

Sellout a ran outo evel kaerañ bleunioù, ar perlez holl-gaer ha dibar a zle gweleviñ en hor skridoù ha diskouez splann, dirak ar bed, ez eo Breiziz o deus



o savet. Bez' ez int merk ha siell hor speredegez, hor santerez, hor boud a-bez. Roparz Hemon a lavar en e bennad dudius ha dreist-holl talvoudek, e anv « *Nerz an Arouezioù* » (Gwalarn n. 128-129, p. 69-73) : « *Pleustriñ war arouezioù ur bobl a zo diskuliañ istor he sevenadur ; muioc'h c'hoaz, ober imbourc'h e diabarz he spered ; dialc'houeziañ dorojoù kuz hec'h ene.* » Kutuilhit eta gant evez pep arouez a gavit evit gallout o ensterniañ gant blizidigez en hoc'h oberennoù brezonek evel mein prizius en ur gurunenn aour.

*

* *

#### *Klozadur*

Evit deskiñ buan ha mat hor yez karet ar brezoneg, rannit mat implij ho tervezioù en doare da gaout bemdez ur pennad hir pe hiroc'h da ouestlañ d'hor yez. Er pennad-se, hep koll amzer, deskit gerioù, deskit yezadur, lennit, skrivit (pe droit) ha, mar gallit ivez, komzit un tammig. Ne c'heller ket merkañ ar pegeit amzer da reiñ da bep unan eus ar poelladoù-se e-keñver ar re all. Kement-se a zo diouz meur a dra : ar pell pe belloc'h ez oc'h aet en anaoudegez ar brezoneg, an doare ma vez rannet hoc'h amzer-studiañ, h.a. Padal, ar gerioù hag ar yezadur a zo da zeskiñ buan a-walc'h, ha peurrest an amzer da rannañ, da gentañ da vihanañ, e div lodenn par ha par : unan evit lenn, unan evit skrivañ (treiñ, komz).

C'hoant hoc'h eus da vont buan e studi hor yez ? Beuzit ho puhez a-bez er brezoneg. Likit brezoneg dre-holl war ho tro, en ho ti. Brezonek an enskrivadurioù war ho pod-liv, h.a. ; taolennoù brezonek ouz mogerioù ho kambr ; brezonek an deiziadur war ho taol-labour. Na skrivit nemet e brezoneg an notennoù a gemerit evidoc'h war ho karnedig-godell.

Buan a-walc'h, e-lec'h skrivañ pe dreiñ ne vern petra, e c'hellot kenlabourat da binvidikaat hor yez. Divent eo an dachenn dirazoc'h, o c'houlenn labourerien stank, kalonek, a-youl-vat. An holl lennegez « hollvedel », da lavarout eo an holl oberennoù kaerañ, an holl labourioù pouezusañ skrivet en holl yezoù ar bed a zo da dreiñ e brezoneg. Savit kontadennoù da gentañ, studiadennoù da c'houde ha levrioù. N'eo ket a-walc'h treiñ. Greomp dreist-holl war-eeun gant hon danvez. D'ho kalon ha d'ho youl da ziuz ho lodenn eus an trevell broadel, d'hen seveniñ kaer ha klok evit ar c'hantvedoù da zont.

Marteze, en ho touez, ez eus unan bennak hag a soñj : « Gant gwir blijadur hag emroüsted e rofen va gwellañ skoazell, va brasañ nerz, da stourm taer en emgann garv-se, an hini pouezusañ, hini hor yez hag hor sevenadur war vervel ; met daoust ha barrek ez on da zont a-benn da anaout mat ha don ar brezoneg evit se ? » Setu amañ ar respont a zegas hor mestr Roparz Hemon, en e levr « *Ur Breizad oc'h adkavout Breiz* ». Terriñ a ray pep aon ennoc'h, ker sklaer ha dichek eo : « *Ar Breizad a Vreiz-Izel pe Uhel n'eo ket barrek da zeskiñ brezoneg a-walc'h evit meizañ ha displegañ traoù uhel e brezoneg n'eo nag uhelsperedet nag uhelsperedek a-walc'h evit meizañ ha displegañ an hevelep traoù e galleg.* »



Hon tadoù a lavare :

« *An neb a venn, hennez a c'hall* ».

Da bep unan ac'hanomp dellezek anezo da lavarout :

« *Me a venn, me a c'hall, me a ra* ».

Ha bremañ, an holl, war-raok, bec'h d'al labour evit Breiz hag evidomp.

**Ebrel 1942.**

# AR GER « BEUZ »

Evel skouer a c'heriou liesseurt skrivet en hevelep doare e c'heller menegi ar geriou skrivet *beuz*.

1. BEUZ, ano-stroll (diwar al latin *buxus*), gwezennig a chom atao glas. Anavezet eo ar ger dindan ar stumm-se e Breiz-Izel a-bez. An anoiou o tont diwarnañ a zo an unanderenn *beuzenn* (liest. : *-ou*) ha dreist-holl *beuzid* gg. (l. : *-ou*) anavezet mat evel ano-lec'h, ha da c'houde evel ano-den. Alïes a-walc'h e kaver an ano-se skrivet *Buzit*. E brezoneg koz ne veze ket atao graet ar c'hemm er skritur etre *eu* hag *u*, ha bremañ c'hoaz e vez kemmesket en distagadur *-uñ* hag *-euñ* en darn vrasa eus Bro-Gerne. Ac'hano ar ger *yeun* (= geun) skrivet alïes *yun* : ar *Yun-Elez Toryun* (ano-kêr e Dirinon) ; ac'hano ivez e vez distaget heñvel *reun* ha *run*. Daoust ha n'en deus ket Jakez Riou skrivet an ano-den *Yeun* dindan ar stumm *Yun* (1) en unan eus kontadennou « Geotenn ar Werc'hez ».

Geriou all : *beuzenneg* gg. (= beuzid)
*beusa* verb gwan : dastum beuz.

(1) An ano-se a zeu da veza distaget *Cheun* e gwalarn Kerne (kanton Daoulaz).



2. BEUZ ano gourel, ger keltiek a gaver da skouer e *dour-BEUZ* ha dreist-holl er verb *beuzi*, verb graus : golei a zour, laza en eur deurel en dour : *beuzet en deus e gi, an dour en deus beuzet an douarou labour* ; verb gwan : beza goloet a zour, beza kondounet : *beuzet e vez ar prad-se bep goañv gant an dour, beuzet eo bet an holl vartoloded a oa war al lestr* ; verb emober : *mont d'en em veuzi*.

Er ger-se eo blot ar *z* (diwar eun *d* koz). Ac'hano e vez distaget *beui* e Treger hag en eun darn vras eus Kerne. Er geriaduriou Gwened e kaver ar stumm *béein* (beuein e Gwened-Izel). Setu an testenïou all roet gant E. Ernault (*Dict. Etym. Bret. Moyen*, p. 228) : *beuziff* ha *beuzif* e krennvrezoneg, *boddi* e kembraeg, *bâdud* en iwerzoneg koz.

Diwar ar ger-se e c'heller sevel eur bern geriou deveret : *beuzadenn*, gg. ; *beuzadeg*, gg. ; *beuzidigez*, gg. ; *beuzerez*, g., h.a., ha geriou kevrennek : *diveuzi*, h.a.

3. BEUZ ano gourel : skoliad izel. — Ar ger-se, roet gant E. Ernault (*Geriadurig brezonek-gallek*, p. 45) n'eo ket anavezet ganin.

4. BEUZ ano gwan : mat, dreist, eus ar c'henta. Implijet dreist-holl en eur gomz eus an evajou (Loperc'hed, Dirinon). Gantañ eo e trofen ar briz-c'halleg « extra » : *hini beuz* a vez lavaret alïes eus ar boesoniou ; *an dra-se a zo beuz, avat !* a c'hell beza lavaret koulskoude diwar-benn traou all.

N'am eus kavet roud ebet eus ar ger-se er geriaduriou, ha n'ouzon ket hag-heñ e c'hell beza kavet en eur skrid bennak. Daoust ha pe orin en deus ar ger-se ? O veza ma vez implijet dreist-holl evit an

evajou a rofe tu d'e dostaat ouz ar verb *beuzi* (niv. 2). Ar c'hrennlavar rôet gant ar Moal (*Suppl. Lexico-Grammatical*, p. 359 er ger « noyer ») her rofe a-walc'h da gredi : « Aliesoc'h a hini a vez beuzet er gwer eget er stêr ».

E dalvoudegez a rofe marteze tu d'e dostaat ouz an ano-den *Beuzeg* (ano-lec'h ivez), anavezet dindan ar stumm koz *Budoc. Buz* (adkemeret a-wechou er skridou bremañ, gant Meven Mordiern dreist-holl) a dalvezfe : « trec'h », « dreistelez », « gounit ». Daoust ha ne vefe ket ar *beuz*-mañ an ano-gwan o klota outañ ?

Ouspenn ar peder dalvoudegez disheñvel-se, ez eus c'hoaz daou c'her kevrennek hag a ziskouez beza enno an hevelep gwrizienn.

5. DIVEUZI verb gwan : dont pennou pe tañvouez warnañ en eur gomz eus an ed : *prest eo ar gwiniz da ziveuzi.*

Ne gavan ar ger-se e geriadur ebet kennebeut. En e c'heriadur bras e ro an ao. F. Vallee (p. 266 « épi », ha p. 478 « monter ») ar geriou : *dihoda, dihodi, divodein* (Gw.) hag *evodi*, enno sur a-walc'h eur wrizienn *bod* pe *mod*. Daoust d'an *di-v..* a gaver enno o-daou, em eus poan o kredi e c'hellfed lakaat *diveuzi* ha *divodi* da glota an eil gant egile.

Klask a ranker eta evit ar ger-se eun orin *beuz, meuz* pe zoken *gweuz* (*diweuz* o veza distaget amañ evel « diveuz »).

6. DIVEUZ ano-gwan : n'eo ket yen ken, hep beza c'hoaz klouar. *Diveuzi*, verb gwan ; koll e yenien, evel m'eo « distana » koll e nerz : *n'eo ket tomm ar c'hafe ken, eun tammig diveuz eo c'hoaz.*



Ne gavan ket ar ger-se er geriadurioù kennebeut all. Ar Moal (*Suppl.*, p. 492 « tiédir ») a ro *diriva* evit an dour-eien. Vallee (p. 739) a gemer diwarnañ an hevelep ger. D'am meno n'eo ket « diriva » ken kreñv ha « diveuzi ». Evit ma tiveuzfe eun dra ben-nak e ranker kaout nerz an tan.

Daoust hag e c'hellfed e dostaat ivez ouz ar verb *beuzi* en dour, an dour-beuz o verka ar yenien ?

F. KERVELLA.

# TE PE C'HWI ?

*Un enklask bihan a garfemp da ober war implij « te » ha « c'hwi » e brezoneg. Kemmañ a ra hervez ar c'hantonioù. War niverenn 68 « Arvor » (26 Ebrel 1942), e lennomp ur pennad gant Riwall a-zivout ar gudenn-se. Tamall a rafemp d'ar pennad-se marteze bezañ un tammig diresis. Gwell e ve ganimp kaout ur respont sklaer eus pep kanton. Setu amañ da skouer danvez ur studiadenn graet e miz Ebrel diwezañ gant Andrev Gelleg e kanton Douarnenez. — R.H.*

*« Te » ha « C'hwi » e kanton Douarnenez*

1. Implijet e vez ar stumm « c'hwi » peurliesañ.

2. Ne vez implijet ar stumm « te » nemet etre paotred hag en em anavez mat (etre breudeur pe etre keneiled vat).

3. Un tad a lavar « te » d'e vab peurliesañ. Hogen ur mab dereat a lavar atav « c'hwi » d'e dad.

Setu amañ un daolennig :

A) *Stumm « c'hwi » :*

1. *Atav* etre paotred ha merc'hed (zoken etre gwaz ha gwreg, etre mab ha mamm, etre tad ha merc'h).

2. *Atav* etre merc'hed ha merc'hed.

3. Peurliesañ etre paotred ha paotred.



B) *Stumm « te » :*

*Nemet* etre keneil mat ha keneil mat ; etre breur ha breur ; a-berz tad da vab.

Kement-se a zo gwir e bourc'h Pouldahud (martoloded).

A. GELLEG

# Notennoùigoù diwar-benn ar brezoneg

## *1. Reizañ ar reizerien*

Fazioù a zo bet graet gant reizerien ar brezoneg. Dre ziouiziegez, o vezañ n'oa ket aet don a-walc'h studi ar yez en o amzer ; dre wallzarvoud, o vezañ ma rank mab-den faziañ gwech pe wech.

Pa vez dizoloet ur fazi, avat, arabat kemmañ raktal ar yezadur, ar geriadur pe ar reizskrivadur. Rak :

1. Dizoleiñ ur fazi ne dalv ket kement ha bezañ barrek d'e reizañ.

2. Dizoloer ar fazi a c'hell faziañ e-unan.

3. O vezañ m'eo diazezet ur yez skrivet war un emglev etre tud, risklus eo terriñ trumm an emglev. Gwelloc'h a-wechoù mirout e-pad ur pennad ur fazi graet gant an holl eget lakaat mesk ha strafuilh e-touez al lennerien.

Setu amañ skouerioù :

1. Breutaennoù a zo bet nevez 'zo diwar-benn anv Sant Erwan. Netra sklaer-mat betek-hen o tont eus ar breutaennoù-se. Fur eta mirout, da c'hortoz, ar stumm boas « *Erwan* ».

2. Kavet eo bet er mizioù-mañ e oa reisoc'h skrivañ *ac'hann* eget *ac'han*, *henn* eget *hen*. Ne vern :



skrivomp atav *ac'han* ha *hen*. Arabat d'ur skrivagner pe d'ur bagadig skrivagnerien ober al lezenn, ha pa ve ar wirionez gantañ.

## *2. An amzer dremenet*

Ar brezoneg, a gredan, a zo trec'h d'ar yezoù keltiek all war ur poent : ur verb en deus ha na gaver ket enno (nemet roudoù dister e kembraeg hag e kerneveg), ar verb *endevout*. Talvoudek-tre gallout diforc'h frazennoù evel : *an alc'houez a zo din, an alc'houez a zo ganin, an alc'houez am eus*. Berraat ha skañvaat al lavar a ra ouzpenn implij *endevout*. Pez a zo kaer ivez, keltiek-rik eo ar verb-se.

Pez n'eo ket ken keltiek all eo ober gant *endevout* da verb-skoazell. Un dro-lavar evel *desket en deus* a zo ganti c'hwez ar yezoù romanek pe c'hermanek. N'eus forz. Gwelloc'h eo eget rankout, evel Kembreiz, stummañ euzadennoù e-giz : *emañ goude deskiñ*.

Tennañ an evez a fell din koulskoude war ar pleg kemeret ganimp, dre levezon ar galleg moarvat, pa gomzomp ha zoken pa skrivomp, da zilezel ar furmoù eeun *deskis, deskjout, deskas, deskjomp, deskjoc'h, deskjont* ha da implij en o lec'h *am eus desket, ac'h eus desket*, h.a.

Da varn diouz *Ar Farvel Goapaer*, ne veze ket evelse gwechall. Ha klevet e ve hiziv : *huanadiñ a rejoc'h, daerou a skuilhjoc'h, dec'h e kanis*, h.a. ?

Ur c'holl eo, hag ur c'holl bras. D'ar skrivagnerien, d'ar gelaouennerien dreist-holl da herzel ouz ar gallekadur-se. na ra nemet hiraat ha strobañ ar frazenn.

*3. « Eñ » ha « hen »*

Ne gomprener ket mat atav ar c'hemm etre an daou raganv-gour « eñ » ha « hen ».

« Eñ », — skrivet « heñ » a-raok adreoliadur an doare-skrivañ, — a zo anezañ ur raganv-gour-sujañ. Da skouer : *eñ a skriv, skrivañ a ra-eñ.*

« Hen », skrivet hep tildenn war an « n », o vezañ ma tistager fraez an « n »-se, — a zo anezañ ur raganv-gour-sujet, o talvezout peurliesañ kement hag « an dra-se ». Da skouer : *hen gwelout a ran* (gwelout a ran an dra-se ; — pe a-wechoù : gwelout a ran anezañ, gwelout a ran hennez).

Kavet e vez « hen » ivez el lavarennoù : *betek-hen, evel-hen.*

Un doare eeun da c'houzout ha gallout a c'heller ober gant « eñ » eo lakaat « hi » en e lec'h. Pa c'heller lakaat « hi » e tleer implij « eñ ». Da skouer : *hi a skriv, skrivañ a ra-hi.*

*Eveziadenn.* — Evel pep raganv-gour-sujañ e c'hell « eñ » mont da raganv-gour-sujet goude « sed », « setu » ha goude ur verb en doare-gourc'hemenn. Da skouer : *setu eñ o tont, klevit eñ.*

ROPARZ HEMON



# Embannadurioù nevez

Hor mennad eo embann amañ hiviziken burutelladennoù a-zivout ar c'helaouennoù hag al levrioù nevez, evel ma raemp gwechall.

En niverenn-mañ, ne raimp nemet menegiñ ar re bouezusañ deut er-maez er mizioù tremen.

## KELAOUENNOU

GALV a zo o paouez moulañ un niverenn dreist, enni, e-kichen pennadoù gant skrivagnerien anavezet evel Abeozen, Kenan Kongar, F.R.A., hep ankounac'haat ar rener R. Kadig, pennadoù all gant skrivagnerien nevez, Arzel Even, P.K., Gweltaz ar C'hounaer.

STUDI HAG OBER a vo gouestlet dezañ ur pennad dizale gant « Gwalarn ».

STUR a zigor ur rummad nevez a niverennoù, e galleg. Heverk-tre ar studiadenn « Mojenn ar C'hwec'hkorn », gant Olier Mordrel.

NEMETON a bleustr war ar brederouriez drouizel. E-mesk pennadoù gallek, dudius-meurbet peurvuiañ, menegomp barzonegoù brezonek gant Bayer du Kern, bet lazet e-doug ar brezel-mañ.

ARVOR a stourm gwelloc'h-gwell evit hor yez. FEIZ HA BREIZ, AR VUHEZ KRISTEN, DIHUNAMB, SAV a zalc'h ken start ha biskoaz.

# LEVRIOU

Menegomp : « *Me a zesk Brezoneg* », gant Seite hag Uguen ; « *Me a lenno* », gant Yann Sohier, skeudennet gant Kreston ; « *Lommig* », evit ar vugale, savet ha skeudennet gant Xavier Haas, lakaet e brezoneg gant Y. Drezen ; advouladurioù : « *An Aotrou Bimbochet e Breiz* », « *Alc'houez ar Brezoneg Eeun* », gant Roparz Hemon ; « *Méthode rapide de Breton* », gant an hevelep hini.

War ar stern : « *Geriadur Brezonek-Gallek* », gant Roparz Hemon ; « *Ar Pesk Aour* », hervez Paol Feval, « *Sindbad ar Martolod* », o-daou troet gant Roparz Hemon.

Moulerez 17, ru d'Algesiras Brest — *Ar Merour* : Y. Drezen

# GWALARN

Kelaouenn viziek

Rener : Roparz Hemon

Priz : 50 lur ar bloaz

Kas an arc'hant da :
L. Nemo, 110, Bd. de Metz, Rennes
(C. C. 121-10 Rennes)

Priz an niverenn : 10 lur

Aotre-embann niv. 408
Autorisation de paraître n° 408